# STATIONNEU

*HUR-SALVÉR*

# JESUSS-CROUISTT

*ÉN E BASSION,*

Représantéd é trihuéh figure.

*Compofett dré enn Tad Drein Parvilliers, Juiftre, Miffionér Apoftolic énn Douar-Santéle.*

LACAID É BERHONÉC

Dré C. V. CILLART, Perfon à Guergamm, Miffionér ag en Efcopti à Huinétt.

*Guéd el Litanieu ag er Baffion; pedair-Canenn Spirituéle; enn Explication ag er Cérémonieu ag en Ovérenn; hac er Bédeenn de Vitin ha de Nofs.*



É GUINÉTT,

É ty er Vinourett GALLES, Imprimerion ha Librerion, é ru enn Intron-Varia.

M. DCCC. VII.

*Guett Permiffion.*

# AVIS.

QUoique l'Auteur de cette Verſion Bretonne ait voulu la rendre conforme au Dialecte des environs de Vannes, (cette déférence est due à la Ville Epiſcopale) il l'a fait d'une manière à ne pas rebuter ceux qui lui en préfèrent plusieurs autres C'eſt pour cette raiſon que, ſans trop s'éloigner du Dialecte régnant, il a ſouvent orthographié différemment les mêmes mots. Par exemple : *notre* eſt rendu dans quelques endroits de ce Livre par *hur* & par *hunn* & par *honn*, &c. On n'y verra donc pas *cotoreu*, qui, ſur quelques limitrophes de Quimper, veut dire *quatre temps*; ni *leuré* qui veut dire *pareſſe*; ni *ladre*, qui à Quibéron veut dire *voleur*; ni *diau*, qui à Lldars veut dire Dieu, &c. Dans l'embarras diſgracieux d'un nombre infini de Dialectes, & dans l'impoſſibilité de concilier les eſprits ſur ce point chaudement & vainement débattus, on a dû préférer le plus univerſellement entendu. Au ſurplus, nous ſupplions les perſonnes qui trouveroient ici le moins leur compte, d'y ſuppléer par une prononciation conforme à leur Dialecte, ou plutôt à celle de leurs Auditeurs.



# *AVERTISSEMANTT*

## D'er Grichinion dévott.

*ER Stationneu-mann a represantt Honn Salvér énn oll circonstanceu ag é Bassion, éll er solenneu ag ul Livr, péhani a zou, érvé San-Paul, Livre er-ré choisétt de voud uruss ér Baradoéss; Livre marveillus é pep façon. El Livre-mann n'enn d'é quéd, éll el livreu aral, mollétt ha mérchéd ar er papér; maiss mérchéd é ar Gorff unn Deine ha Doué ansamble. El Livre-mann n'enn dé qué scrihuét gued ur blueenn ha guee lihuë; maiss guétt Drein, Tachéu ha Gouaitt. Jesus a zou bett scoueid à gand ha mille taule, dourn, troitt, bah, gouaitt, morholl. Quemeréd é bet prisonnér, arriét, stleigét dré er ruïeu à Jerusalem, fouaitétt; hac ur Gouronn spernn ansoncéd énn é béenn, tachéet doh ur Grouaiss. Jésuss énn é gannéd'guiah a zou bét gronnétt guett lieinniguéu distér; énn é Bassion arriétt guett querdatt ha tacheu, énn é varhuë sépéliéd énn ull lissele. Jésuss n'enn déss groeitt Livre er-bétt nameitt hani é Bassion ér fin ag é vuhé, émé San-Jérôme: Livre péhani enn déss lausqhétt doh er Groaiss. El Livre-zé deid ag enn Nean,*

*a zisque deemp toud er vertuïeu excellantan ; non-pas dré gonzeu, maiss dré enn amiraplan actionneu. El Livre-mann à zou quer sclér ha quer splann na faute nemeid enn devoutt deulegatt eitt el lennein hag enn antantt: Er fin ag el Livre sacrett-mann Jésuss à larass :* Consummatum est : *Livre er-ré choisett eid er Baradeéss, péhani ou zeennou d'em example ha d'em harantté, à zou à-la fin accomplisséd hag achihuë. Arresséd ennta hou teulegatt, Chrichenion devod, ar er solenneu ag el Livre santelmann ; de-laréd-é, ar stationneu Hon-Salvér ènn é Baffion ; ha chonged é cléued er honzeu à gléhuass guéh-aral Sand Augustin ar er poent ag é gonversion :* Quemérétt ha leinnétt.





*Pratique à Stationneu er Baſſion.*

## EL LÉH.

AVEITT ma vou aiſs d'enn oll enn dévotionn-mann, eellein a-rér ér Hairieu ſtagnein er Stationneu doh Iliſieu, pé doh Chapélieu, pé doh Autairieu, pé doh Limageu, ervé er gomodité.

Ér Hovandeu é eellér ſaouein él léhieu accommotan Autairigueu, ha repréſantein énn ai er circonſtanceu ag er Baſſion, eell enn ou guélér él livric-mann.

Énn tiér particuliér ne vehai qué diaiſs gobér er-péh à zou bétt recommandét d'er Hovandeu. Ha mena eellér diffoh léhieu expréſs eid er Stationneu, é vintt groueitt pé dirac ur Grucifi, pé dirag ul limage bénag ag er Baſſion. Car n'enn déſs léh er-béd é péhani né eellér pratiquein enn dévotion ſalutaire-mann: Ér Jardrin, ér Parqueu, par-toutt.

ENN AMZÉR.

ELlein a rérr gobér er Stationneu man é péb amzér. Naouah réd é ou gobér fidelloh é Couarifs, durant er puemzec dé ag er Baffion, ur huéh ér mifs, pep Guinér, Sull ha Gouil, pé pamdé, ervé couftum fantel hélcih à dut devot.

Er-ré a garehai gobér ur Station pé dihuë bamdé a choifou er homottan amzér ëll de vitin, de nofs pé durand enn Ovéreenn.

Enn Tadeu, Mameu, Meiftre ha Maiftréfétt a déliehai gobér publiquemantt bamdé gued ou Famill unan ag er Stationneu-man arlerh er bédeen, de nofs pé de vitin. Quemencé a zou er guir moïan de fantifiein en tiéguiah, ha de deennein benediĉtionneu enn Eutru-Doué.

El Labourifion ag enn Artifantétt, péré liéfs-matt né ouairantt pénaufs impléein enn anderhuë Sull ha Gouil, a deli pratiquein enn dévotion-man, péhani ou fréferveu à

baud à valurieu, ou ſantifiou intt-même enn ur gobér dehai ſantifiein enn dïeu ſantél.

O peenn enn amzérieu-hontt erré man né deliant quétt boud ancouéhéit: Quent ur Govéſion générale, ma blijou guétt Doué rein dehai er graſſeu à béré ou déſs dobér: goudé er Govéſion-hontt, é ſatisfaction à ou féhédeu: énn afflictionneu public pé particuliér: ha même éhuéa bé vé arrihued ur vatt bénac, ur hevéle matt bénac; rac toud er madeu ha graiſſeu aza deemb à Baſſion hag à Varhuë Honn-Salvér.

## Er Féçon.

EN-neemb a ra er Stationneuman énn-ur onétt à Iliſs de Iliſs, pé à Chapéle de Chapéle, pé à Autair de Autair, &c. a déli gobér er vaigic-hontt à zévotion ēll pé véhaind é heliétt viſiblemand Honn-Salvér a bé ouai é obér é Stationneu glaharuſs; areſtein a bé areſtas, chongeal ér-péh a arrihuas inou, for-

mein aċteu ha résolutionneu jeaugeable. Ind a un lacou eit quemencé é compagnoneah er Huiriésf-Vari, San Iéhan hag er Mairhett ſantéle, péré a héliaſs Jéſuſs-Crouiſtt durant é Baſſion. Ind a aſſayou um lacad ér même ſantimanteu guetai; de-laréd-é, ſantimanteu à gompaſſion, à hlahar, à garanté, &c.

Red é gobér er Stationneu-man guet modeſtie ha ſilance, énn inour de hani Jéſuſs ha Mari. Mena eellér goarne er ſilance, d'er bihannan é vou conzéd à dreu ſantél.

Enn hou Stationneu reid enn alizon, mar guëllétt; de hanaouein hag inourein miſericorde Jéſuſs énn onn quevér; hui à véritou davantage boud lodaig ha participand ér viſéricorde-hont, a-ganſs d'enn druhé ou-pou bétt doh er beurion, péré à zou é vampreu.

Leinétt pé chéléhuétt leine guett reſpéd hag attention er-péh zou ſcrihuéd ar pep Station, tremeinnéd-intt liéſs dré hou çeſpritt,

taquenéed-intt, hag areſtéd ar erpéh a douchou guêll hou calon.

Mena ouzah leine, ha mé-ne ouéſs el Livre-man, na deine d'el leinnein deoh, hou-péd el Limageu ag er Baſſion : Selléd ha conſidérétt pebani anehai, ervé m'ou implé-haitt. Car pébunan, é ſelléd ul Limage, a gomprenn forh aiſs er péh a ſeneſi. Laréd éhué puemp *Pater* ha puemp *Ave*, de receu eid oh hag eid er real er graſſeu ag er Station a rétt.

Gued enn intantionneu générale à beré unn éſs conzétt hui a eell hou poud intantionneu particuliére : par example eitt torrein ur goual accouſtumance, ur fal deiche benac, um zihueenn doh ur certain tantation importune, pé aveid hou poud ur graſſe particuliére bénag à béhani ë-ouéſs mui à zobér.



## EXCELLANCE HA MERITE

*enn dévotion-man.*

ENn dévotion-man a zou bétt dévotion er Huiriéſs. Larein arer houah hirihuë en dé é Jeruſalem pénauſs durant enn amzér ma chomaſs inou goudé marhuë Honn-Salvér hé Map, hi a viſité bamdé er Stationneu ag é Baſſion, énn unn diſtribuein er-pehig a eellé d'er beurion.

Dévotion er guétan Grichenion é béd éhué hona, péré êll m'er ſcrihuë San Jérôme, né gredeainntt qué méritein enn hanhuë a Gricheine me-n'ou deouai viſitétt pé me-nou deouai er volanté ér guentan occaſion de viſitein er Stationneu ſantél conſacrét dré Baſſion Honn-Salvér.

Dévotion quementt Santt zou: rac Socrate Livre quetan a ſcrihuë pénauſs houah énn é amzér couſtum er Seentt, é-ſpéciale er Berdégue-

rion, ouai moned é préhaindaitt d'en Douar-Santél eitt gobér er Stationneu ag er Baſſion aveitt plantein donne ènn ou halon er ſantimanteu à druhé enn-déſs bétt Jéſuſs doh er béherion.

Dévotion honn mam ſantél enn Iliſs, péhani n'enn deſs quéd um gontantéd à hi aprouein dré heilleih à Babétt, maiſs enn-deſs diguorétt toud hi zréſorieu d'i entretenein ha d'i hriſſquein, ha même enn Iliſs enn-déſs impléet liéſs er houraguſſan Soudardét eid hi ſecour, hag hi derhél enn i ſâu.

Dévotion er gloriuſſan hag enn agréaplan de Zoué ha d'é Vap Jéſuſs; rag êll dé bétt jaméſs enn Tad Eternél quenn inourétt êll éma bétt dré Baſſion é Vap; nag er Map n'enn déſs gouniétt quemend à oulaire êll dré é Baſſion, n'eellér quéd éhué rantein braſſoh inour d'enn eile ha d'éguilé nameid é renéuéein dré er Stationneu ag er Baſſion er mémoire a nehi énn honn eſpritt.

Dévotion er profitaplan de Vap-Deine : Ean a gaff énn hi toud er madeu a eell déſirein ; remétt doh é béhédeu, er vertuïeu, er graſſeu, er ſecourieu, enn honſolationneu, à béré enn-deſs hemp-ceſſe dobér ; ha dreſs-quemencé ur mairche é quaſi aſſuréd ag é ſalvédiguiah.

Dévotion péhani a ra deemp ca-véd énn honn bro er-péh enn deſs claſquétt er perhinderion à Jéruſalem ag er péh à glaſcantt ouah quer peell hirihuë-en-dé. Dré ur Prehindêtt quer beairre ha quenn aiſs, êll é-ma hani er Stationneu man ; ni a chairre hemp poene toud er Profit, ni a aiſte toud er fréh à béré er Prehinderion à Jéruſalem n'ou d'éſs eellét na n'eellant jeouiſ-ſein nameid dré fatique, poenieu, dangérieu ur vaige foih hire.

Enfin er mérite ag enn dévotion-man a zou quer braſs ma eeller laréd a nehi er péh enn-déſs ſcrihuéd Alberd er braſs, Maiſtre de San Thomaſs, à vémoire er Baſſion,

énn ur gompſs ag enn Ovéreenn: *Simplex recordatio vel meditatio Paſſionis Chriſti plus valet, quàm ſi quis per annum jejunaret in pane & aquâ, quâlibet ſextâ feriâ, vel diſciplinaret ſe quâlibet hebdomadâ per annum uſque ad effuſionem ſanguinis, vel quotidiè legeret unum Pſalterium.* Er ſimple chonge pé er ſimple méditation à Baſſion Jéſus-Chrouiſt a zou ag ur braſſoh mérite eit pé véhai yunét ar bara ha deure peb Guinér durand ur blai, eitt pé vehai queméréd enn diſciplinn bed er goaitt pep ſuhunn, eitt pé vehai laréd er hand ha hanterhantt Pſalme.





## GOULEEN HA SUPLICATION
*d'er Govéſerion, &c.*

ENn-hani enn-deſs compoſéd ha groeid el Livre-man, a béd umblemantt ha ſuppli er Govéſerion hag ér real, à beerh Jéſuſs-Crouiſtt crucefiétt, d'inſpirein enn dévotion-man ag er Stationneu d'ou Fénitantétt ha der-ré-oll a zou édan ou gouarnation, énn ur rein dehai é pénigeenn, pé é recommandein dehai viſitein énn intantion ſantél-zé enn Iliſieu, er Chapélieu, enn Autairieu, hag inou leinein pé chongeal énn ur circonſtance bénac à Baſſion ou Salvér carantéuſs. Ni a ra er garcq à Ambaſſaderion Jéſuſs-Crouiſtt, ha Doué-é à gomſs teoh dré honn guéneu. Ni hou conjure ennta, énn Anhuë à Jéſuſs. 1, *Cor.* 5.





# STATIONNEU

## HONN SALVER JESUSS-CROUISTT énn é Baſſion.

## QUETAN STATION.

*Er Cénacle é péhani Hur-Salvér à inſtituaſs er Sacremand ag é Gorff hag à é Ouaitt.*

ER Sale ag er Cénacle ſacrétt, é péhani Honn Salvér a olhaſs treid é Aboſtoled hac é inſtituaſs er Sacremand adorable ag é Gorff hag à é Ouaitt, hag à ſervigeaſs tehou de hum ziſpoſein dé Baſſion, enn-deouai puar paſs arnuguentt à hirdaitt, ha huézég à lédandaitt. Réd é contamplein ér-Sale hontt Jéſuſs-Crouiſtt ar é zeulin, digabeell, é olhein treitt Judaſs

enn traitour ha même e voquein dehai, é rein dehou é Gorff sacrétt de zaibrain, hag é Ouaitt préciufs d'ivétt. Nezé fouhétt, laréd énn ah hou c'unan :

O humilité hemp par ! ô caranté infinie ag unn Deine ha Doué ansamble ! Meenn é um lacain mé berma de um izellat, de um humillicin, penn défs me Salvér ha meen Doué ftouiétt doh traid enn infam Judafs, pénaufs é elleheaïnn-mé refufs carein me Neffan, rantein fervige tehou, deufs t'enn droug a garehai gobér dein ! E huélétt pénaufs Map-de Zoué ne refufs quéd é Gorff, é Ouaitt d'enn abominaplan deine ag er bétt, péh poéne a eellân-me em boud é carein me anemifétt ?

Matt vou éhué ama enn devoutt chonge ag er honzeu tinér a adreffé Jéfufs énn donne à galon Judafs, d'affai er honvertiffein : O Judafs, menn Difciple, me Aboftole, pétra em-behai-mé groueid einep titt dem guërhein d'er Juivétt, me ase-

miſét martiéle? Mar ë héſs ul léh benac de um glemm ahanan, chémé berma doh he dreitt, lar dein ha groua er peh a gari; meitt na um golli doh me offanſein. Té eell bout ſur, à-bem guéléſs é olhein he dreitt, é carehainn neaitatt he ç'Inean. Quemér er pardon a offran ditt; talein a-ra infinimantt mui eid enn tregontt dinér enn-déſs enn Uſéuion grateitt-titt eitt païemand à de drahiſon. Mar chomés ahurtéd énn ë malurus réſolution, té vou miliguétt guett Doué ha condannétt d'en tan éternele. Ellein a-rér éhué crédein pénauſs é couéhaſs dare à zeulegatt Jéſuſs-Crouiſtt é hueléd obſtination enn deine méchantt-hontt, péré a um joenntaſs doh enn deure a ouai ér billig hag a raſs dehou unn tuemdér divin. Maiſs pétra eell toud er graſſeu d'unn deine enn déſs, éll Judaſs, enn eſſprid hag er galon poſſédétt quett Sathan gued enn Diaule à avarice? O maluruſs avarice! ô taiche arragétt! ô ſtaq

doh enn argant, péh-ur ravage à réſs-té ér Gricheneah ! Péguemend à dud a zannéſs-té ! Ne bardonnéſs qué même de vuhé unn Dein, Doué ha Deine anſamble ! N'emm-bou nameitt caſs, horrur doh itt. Maiſs n'em-behai-mé berma ma conzan eineip d'ĕnn avarice, unn drap bénag à zanné me Neſſan ; argantt pé meulbre pé dillat pé papérieu, pé delé ? Ah ! éhan d'ou rantein prêſ-tan ma eellein, de rein mêrche hag aſſurance ag er péh n'eellan berman aquitain, hemp um drompein davantage énn unn dalaiein, êll em-éſs groueitt, allaſs ! béta verma.

*Oraſon.*

OMe Salvér, ha menn Doué, revehaid à-jaméſs-de-virhuiquein meſléd hou-poud inſtitué er Sacremand adorable ag enn Au-tirr, dré béhani é chométt berpétt queneimp. Mé ouleenn pardon deguenoh emm-bout béta-verma diſanaouét ur graſſe quer caire ; ha

m'ou ſupplie na vin mui quenn ingratt ; maiſs m'ou viſitein lieſſoh ha m'ou recehuein dévottoh : ma laquein memm braſſan bonheur ér bétt-mann hag é toſtatt teoh hag énn hou poſſédein émm halon.

Mou péd éhué gued humilité de rein dein er graſſeu, er mériteu, enn indulgeanceu à réd ordinairemantt d'er-ré enn-déſs er bonheur d'obér er Station ſantéle-man é Jéruſalem. Amen.

*Pater*, *Ave*, eid omb hag eid er real, m'on bou, enn amzér de zonét, mui à zévotion é-quevér Jéſuſs ér Sacremand ag enn Autairr.





## EILE STATION.

*Er Grotte ag er Jardrin à Olivétt é péhani Honn-Salvér a huisass er Gouaitt durand é Agonie.*

AG er Cénacle sacrétt béd er Jardrin à Olivétt bout çou environ puemzeccant pass. Er Jardrin à Olivétt enn déss déec pass ha trihuigueent à hétt. Bout çou ouah hirihuë enn-dé énn hi nau gueen Olivétt, péré a zou brass, tihue hag a zissco bout forh coh. Er Grotte ag enn Agonie a zou à drihuigeentt pass donnoh ér Jardrin eid el léh é péhani Hum-Salvér à laucass é dri Apôstol Pierre, Jacques ha Iéhan. Eel-cé né ouaind antréd er Jardrin nameitt déec pass. Guélin a-rér, mêrchéd ér roh ar béhani ou deouai

couffquétt, figure ou horff. Inou é ouai deitt Jésus de larett tehai é ouai é Inean trifte béd er marhue. Grotte enn Agonie a zou quaſi rontt, bout-çou tri pilér tihue ha rufte ag er même roh gued er Grotte, é terhél er veute é péhani é héſs ur feute a daule ſclerdér abarh. Honn Salvér dré er feute-hond a eellé felléd enn Nean én é oræſon. Boutt-çou de ziſſquenn ér Grotte feih paſeenn dergueye, taillét foth groſſiére ér roh-hond. Er Grotte enn-déſs énn ol puarzec paſs a ziguordait. Bout-çou quemend a vénédiction inou ma ſantér é antrein abarh, é galon deuhantérétt, hag enn darr a zévotion a rid ag enn eulegatt.

Inou, ér Grotte-hontt, Jéſus é um repreſantein enn tourmanteu horrible preparét tehou dré juſtice é Dad-Etêrnel é ſatisfaction ag enn oll offanſeu commêttét ha de gommettein einép d'é Vajeſté divine, Jé-

ſuſ

ſuſs a gonçehuaſs ur ſponte, ur melconni quer braſs ma gouéhaſs énn agonie ag er marhuë.

Inou éhué, ér Grotte hont, Jéſuſs é um ſélleét dirac é Datt carguéd ag enn ol péhédeu ag er bett, crétt ha caution général aveit ai, Jéſuſs a gonçehuaſs quemend à véh, à gonfuſion, ma huiſaſs béd er gouaitt, péhani a vêrchaſs même enn douar.

Inou anfin, ér Grotte hont, Jéſuſs é conſidérein enn abuſs, enn diſſpriſance e vehai bétt groueitt béd er fin, ag é Baſſion, ag é Varhuë, ag é Vériteu, enn nombre bihan ag er ré ſalvétt, enn nombre braſs ag er ré dannét, Jeſuſs couéhétt hantér varhuë, dré unn humilité eſtrange, dré enn eſtrangean humiliation, né refuſaſs quétt bout conſolett dré unn Æle, péhani er ſaouaſs, er honforté, a ré courage dehou: *Apparuit illi Angelus de cœlo confortans eum.* Luc. 22. Un Æle ag enn Nean a apariſſas dehou d'er honfortein, émé San Lucaſs.

Red-é antrein dré honn ſpérétt ér Grotte ſacrétt-hont de gontamplein Jéſuſs proſterned é face doh enn douar, énn agonie, trampéd énn é ouaitt. Um repreſantein enn Æle doh er ſéhuél, doh enn derhél étré é zivréh, doh enn ancourageln. Ha goudé er hontamplation devottcé, é vou eellétt larein de Jéſuſs er honzeu-mann :

Me Salvér caranteuſs, red é larétt é ma bétt cruéle enn tourmanteu à hou Paſſion !.... E-ma er péhéd ur monſtre eaihuſs ! Horrible !... E-ma infini hou caranté doh tutt diſtére, ingratt, miſérable ma homp !

*Oraſon.*

ME Salvér Jéſuſs, a béhani emés berma contampléd er ſtatt triſte, mar déſs bétt jaméſs : forh affligétt : ha naouah parfaitemantt réſinétt : groueitt, me hou ſupli, pénauſs deuſs-tou péh affliction a arrihou guenein, ma vin, érvé hou c'éxample, réſinétt de volanté Doué, eell é hoh bétt hui-même. Groueid

éhué ma teye bétt me halon ul lodennic penac ag er gontrition braſshond enn déſs deuhantéréd hou calon divin, ma vou délivrétt me Inean ha hani quementt péhour zou toud, ag er péhétt miliguétt, ma vehaimb oll agréable de Zoué. Groueid anfin d'er-ré a-zou berma énn agonie ag er marhuë, d'ér-ré a vou, ha deinmé é particuliér, a be um gavein enn têrmein-zé, ma vaintt, ma vehaimb oll, dré véritéu hou ç'agonie doulourúſs, fortifiétt guett graſſe puiſſand enn Eutru Doué. Amen.

*Pater*, *Ave*, eitt hur boud er réſination énn onn afflictionneu, contrition à honn péhédeu, ſecour ha graſſeu ér poend à honn agonie.



# TAIRVETT STATION.

*Antré er Soudardétt èr Jardrin à Olivétt; é péhani Honn-Salvér a ouai bét quemèred hac ariett dré er Juiffett.*

RED-é confidérein pénaufs Honn-Salvér, goudé é ganvufs Agonie, é péhani enn deouai huifétt béd er gouaitt, a yafs énn-ar-beenn de Judafs ha d'er Soudardétt, à zé d'ern arreftein : Jéfufs a yafs gued unn douftér quer brafs, ma anduzafs boque enn infam ha traitour difciple hont; Jéfufs même enn hannhuafs Ami, d'affai toucheiñ é galon. Maifs calon unn traitour hag ur facrilége a zou calettoh eid enn bouarn. Jéfufs arlerh m'enn deouai dré ur miracle, ftaguétt fcoharnn Malqufs, ha ranverféd énn tuein à hétt ou horf er Soudardétt, Jéfufs

a bermette bout queméréтт, ariétt, garottétt êll ul laire, êll unn torfaittour. Goudé er gonfidération-zé é vou lared a greifs er galon d'onn-Salvér.

*Oræfon.*

O Jéfufs, Ouéne douce ha patiantt, raifon ë ouéfs de recommandein deemp caranté honn anemiſétt hag er pardon ag enn anjulieu, a bé réd temb unn example quer cair à guemencé énn deguemér douce à rétt d'enn abominaplan deine a zou bétt jaméfs ar enn douar, d'er malhurufs Judafs, péhani a za, dré é drahifon, de lémél guenoh hou ç'inour, hou liberté, hou puhé. Reitt-teemp er graffe de voutt fidèle d'er Gourhiameenn-cé à garanté ; à-fél-fin, à honn bou pardonnétt d'onn anemiſétt enn oll anjulieu honn bou recehuétt deguetai, ma bardonnehaitt teemb éhué honn péhédeu. Amen.

*Pater*, *Ave*, aveid er ré péré ęnn devehai honn offancétt pé enn de-

vehai groueid unn domage bénac teemp.

*Enn or ag er Jardrin à Olivéd é commance enn heennd à Captivité; de laréd-é, enn heennd a rass Honn-Salvér a oudé ma ouai quemert hag ariétt dré er Juiffétt, béd é zeuéhan condanation é ti Pilate.*





# PEDAIRVETT STATION.

*Enn torrand à Cédron, é péhani Honn-Salvér a gouéhafs enn deure enn unn trémeine.*

ER circonftance-man ag er Basfion, péhani n'enn dé quét merchéd énn Aviéle, onn efs difsquétt gued enn Habitandéd à Jérufalem. Honn-Salvér ftleigétt guétt furie a nozeoh à dréfs d'enn dévaleenn à Jofafatt de Balés Anna, a gouéhafs à héd é gorff énn deure ag ur rivière, hannhuétt Cédron. Ér roh péhani a zou ér rivierichontt, é huélér ouah hirihue enndé ronteu é zeulein, é glein breh hag é face. David enn deouai profétifétt fplan lam Jéfufs énn Torrantt : *De torrente in viâ bibet, propterea exaltabit caput.* Ell ma dremeinnou, Ean a ivou enn tor-

rantt, hag agauſs de quemencé Ean a ſaou ihuél é benn. De-laréd-é; pénauſs Jéſuſs vilemantt tauléd énn deure à Cédron dré valice inſoland enn uſénion er ſtleigé, péré dré bourtt ha déjann el lacaſs d'ivéd enn dreſſpétt tehou, a reye ér fin ag er bétt um obér ur reparation gloriuſs ér même léh hontt a be zeye triomfantt énn é ol Majeſté é compagnonéah enn Æléd ag er Seentt de jugein er-ré vihue hag er-ré varhuë... Ar enn dra-zé é vou la-rétt de Jéſuſs gued unn diſpoſition tuem ha tinér.

*Oræſon.*

O Salvér er bétt, dré gonſidération ha mérite el lam cruêle a zou bétt reitt teoh énn Torrand à Cédron, ſahouétt-mé ag er goual ſtad é péhanī é eellehainn boutt, ha na berméttétt quétt ma gouehein mui er vouilleenn ag er péhétt maruéle. Maiſs mar arrihuehai dein er malur de gomettein ur péhétt, reitt-tein er

graſſe de um dennein preſte anehou dré ur guir bénigenn. Amen.

*Pater, Ave,* aveid er-ré a zou é péhétt maruéle.





## PUEMVET STATION.

*Paléss Anna, é péhani Honn-Salvér arlérh ma ouai bétt staguétt doh ur huenn, a re-cehuass ur fassait.*

PAléss Anna tadaic de Gaïfe ; a zou berma changéd énn ur Hovantt pé Hoſpitale à Grichenion Arméiniennétt. Diſſcouein a rér ér Porh hontt ur huenn Olivétt tihuë ha forh ancien, doh péhani e larér, à viſſcoah inou, é ouai bétt ſtaguétt Honn Salvér de ortoſs commodité Anna eitt boutt préſantétt tehou. Ag er viletézé é martezé enn-déſs Jeſuſs um glemmétt dré guéneu er Proféte : *Ut jumentum factus ſum apud te.* De-laréd-é, Mé arrihuaſs mâléd ag er fatique ag enn henntt, toutt glubétt énn deu-

rê à Cédron, arlerh unn huiſs à Ouait, a zé de gommance arré à-gauſs d'er féçon ma ouainn bétt ſtleigétt ha taulétt : hag eell pé véhain béd ur jau, é ouainn bétt ſtaguétt gued ur gordeenn étal enn or doh ur hueenn ; inou é ouain bétt quena yeinaſs, quena ſclaſſaſs menu gouaid émm gouahiétt, expoſétt ma ouainn d'er yeinnion, d'er brumm, d'er réau ag unn noſs à viſs Mairh. Iliſs er Hovantt-honn a zou ſaouétt él léh ma ouai bétt Jéſuſs préſantétt d'Anna, ha ma recehuaſs ur faſſatt dré unon ag é ſerviterion, dré ul Laquéſs. Ul lampre argand a zou noſs ha dé alumm énn tache ma crédér é ouai Jéſuſs énn-é-ſau dirag Anna a bé ouai bétt ſcoueitt quenn indignemantt.

Larétt tehou, mui à galon eid à véec : O méhuſſéd ur figur a ra doh er Juiffét gobér, Jéſuſs me Salvér, doh hou terhél ſtaguéd é porh Anna doh ur hueenn, eell ur jau ! Ne ouairantt quétt ſur er-péh a rantt

toh hou tiſinourein éhalcé. Naouan mé ziſque dré inou é hoh cargued à honn oll péhédeu ha ſaméd anehai, é hoh doh ou douc d'er Halvar, d'ober ſatisfaction anehai dré hou Couaitt. Nezé laréd é mémoire ag er faſſatt-hontt.

*Oræſon.*

O Me Jéſuſs, cairan Deine a zou bétt jaméſs, pénauſs é-ouéſs-hui andured unn dourn abominable é ouiuein quinêd hou Face Divin dré unn taule quer méhuſs ha quer canvuſs! Hui a zou guir Vap te Zoué, hag ur vil laquéſs, é-creiſs ur Sale à Juſtice, a ſlaſtre hou pougueenn ſacrétt gued ur faſſatt, hemp na sau nicunn d'ou tihueenn, na de vlamein enn inſolantt-hontt! Menn douce Jéſuſs, é huéled hou ç'exemple, méh ha confuſion braſs em éſs-boutt bétt quenn tinér, quenn delicatt, que ne méſs veenned andur enn diſtéran diſpligeadur. Mé ouleenn guenoh umblemantt pardon à gṡemencé, mé bardon éhué à-greiſs

me halon d'er-ré enn-déſs me offanſétt. Ha mé veenn énn amzér de zonétt, dré hou craſſe, andur guett patiantétt toud enn anjulieu, enn offanſeu, er goual draitemanteu a vehai reitt tein. Amen.

*Pater*, *Ave*, aveid er ré a zou affligétt à gauſs d'unn affronte benag a vehai bétt groueitt tehai, pé unn domage benac; ma andureintt guett patiantait, énn-unn héli example Honn-Salvér.





## HUEHVETT STATION.

*Paléſs Caïfe, é péhani Honn-Salvér a ouai bétt jugétt cabluſs à varhuë, hag é anduraſs helléih a oual draitemanteu durand enn noſs.*

PAléſs Caïfe, er Bailaic-Biaſs, a zou éhué changéd énn ur Hovantt pé Hoſpitale à Grichenion Armeniénétt. Ér porh ag er Hovantt-hontt é tiſcouér d'er Berhinderion el léh m'a ouai San Pierre é tuemmétt gued er Sourdardét a bé nahaſs é Veſtre. Enn Ilis a zou batiſféd ar el léh é péhani Honn-Salvér a ouai bétt diſclaiiétt Blaſfémour ha jugétt cabluſs à varhuë dré Gonſeil braſs er Juivét, à-gauſs m'enn deouai laréd é ouai guir Vap te Zoué. Enn ur horne ag enn Iliſshond é tiſcouér ur hachodic, pé-

hani n'enn déſs énn oll nameitt tri zroaitétt, é péhani é larér éma bétt dalhétt Jéſuſs er reſte ag enn noſs, goudé m'enn deouai er Sourdardétt péré er gouarné, ſquéhét é ſcopein énn é face, doh er ſcoein, é teennein é varhuë, é vleau, hag é obér dehou andur mile drouc méhuſs. Arlerh unn tamic contamplation ar guemencé hui a larou de Jéſuſs guett dévotion.

*Oræſon.*

AH! me Salvér, mé é a vérite ma vou ſcopéd ém face, mé é a vérite boutt mortifiétt, bloſſed à jotadeu, à dauleu, boutt condannétt d'ur marhuë méhuſs hag horrible, cabluſs ma hon ag unn infinité à béhédeu, péré em éſs commêttéd eineip t'enn Divine Majeſté. Pur hag innoçand à béhéd êll é hoh, me Jéſuſs, péraç é hoh hui tréttéd êll ur hriminéle, êll unn torfaitour? Ah! bamnoſs quenntt monett de gouſquétt mé um daulou ar menn deulin aveit gobér deoh unn amande inou-

rable, ur reparation à inour, ur ſatisfaction ag enn oll goual draitte-manteu ë ouéſs veenned andur ba-lamor dein. Menn Doué, reitt-tein er graſſe de helieín San Pierre énn é bénigeenn, de ouileín durantt mem buhé me féhédeu ; ha péhédeu er Vlasfémerion ha Renérion d'enn Hanhuë Santél à Zoué. Amen.

*Pater*, *Ave*, aveit er Vlasfémerion ha Renérion de Hanhuë Santél enn Eutru-Doué, ma um gorrigeínd ag unn torfaitt péhani à vérite tourmanteu er Vourreuion ér bétt-man hag enn Ihuerne ér bett hontt.





## SEIHVETT STATION.

*Paléſs Hérode, é péhani Honn-Salvér a ouai bétt guſquétt guéd ur ſai huênn eell ur foll.*

PAléſs Hérode a zou bétt diſtrugétt ha raizéd à blatt. Ar er fondation anehou é héſs ſaouétt unn ti é péhani, eell é aparchante d'unn Turg hag a loge énn ou, Cricheine er-bétt ne eell antréein. Diaiſs vehai imaginein er boéne a anduraſs Jéſuſs é Paléſs Hérode dré ér méh, enn diſpriſance, en anjulieu a recehuaſs guett ou, gued er Brincétt, gued en Duchentille ag é Gourtt ha gued é Dutt. Er Roué Hérode arlerh m'enn deouai groueid ur mein hag unn deguemér graciuſs de Jéſuſs, ingorto ma ouai à gavétt devairance énn ur miracle marveilluſs bénac enn devehai grouéitt dirac tou; Hérode é huélétt n'eellaſs teen

nein pafs même ur guir hemp quin guetou, a changeafs à langage, a gommançafs enn infultein, enn difprifein, enn traitein ell ur boufon, eell ur foll; hag é mêrche à guemencé ean a ra dehou gufquein ur fai huénn, ma ridou ar é lerh ha ma griou toud er hanaille ar-nehou a bé retournou de di Pilate de béhani Hérode enn danvai arré.

Laramp d'ur Salvér gued ur fantimand à compaffion : Ah ! me Jéfufs, péguemend à dud é mifque er Grichenion a zou ouah aval de Hérode, péré hou tiffprife, hou infulte bétt même énn hou ç'Ilifieu dré gefteu ne gredehaintt quett gobér é ti unn deine confiderable bénac ! O pé eellehainn, ag é vehai diar goufte mem buhé, ampéche enn infolanceu facrilége-hont, péré ahtétt pé déuéhad, a deennou jufte vangeance enn Eutru-Doué arnamp.

Maifs éhué, ô me Salvér carantéufs, pérag é refufeaih hui comfs de Hérode ? Me chonge é ouarneaih

er silance dirag enn Duchentille à Galilée à gaufs m'ou deouai manquéd à assistein énn hou perdégueu durand enn tri blai à hou Mission. Enn Duchentille monétt d'er perdégueu, d'er Mission, d'en Ovérennbrétt, n'ou nésf qué ouar, er gueih, gued ou leigneu caire, ou houarieu, ou bale, ou giboéss, ou ronséd, ou zreinieu brass.

## *Oræson.*

O Me Salvér, mé oulenn gueneoh umblemantt pardon ag enn oll profanationneu a rérr bamdé énn Ilisieu, ni hou supli de lacad énn amp quemend à zispositionneu matt, ma um gomportehaimb énn ai énn amzér de zonétt gued enn dévotion, er modestie, er silance deliétt d'ou présance adorable.

M'ou pèd éhué, me Jésus, d'ancouéhatt dré hou miséricorde infini, honn négligeance é clébnéd er perdégueu hag é profitein a-nehai. Guett confiance énn hou craffeu, ni a rata houtt fide'loh ha d'assistein énn ai aha de brofitein a-nehai

*Pater*, *Ave*, aveid er-ré a vé dibarfaid énn Ilisieu; hag aveid er-ré a vanque d'er perdéguen, pé ou hléuhehai hemp profitt.



## EIHVETT STATION.

*Flagéllation cruéle Honn-Salvér, ma ouai bétt dispennéd à dauleu fouett.*

ER Sale ag er Flagellation enn-déss ardro eih pass é carré. Er Piler doh péhani é ouai bétt ſtaguétt Hon-Salvér a ouai é creiſs, hag a zalhé er veute, eell a pé oué, ruétt ouah gued er Gouaitt : er por-chaitt à Iliſs er Manné à Sion : ervé ma ſcrihue S. Jérome enn deouai guélett.

Antre, me inean, gued unn hi-riſſe ſantéle er Sale-hontt de gon-tamplein er hruellan tra a eellehai jaméſs boutt guélétt. A gouïen a-réſs erhatt pihuë é enn-ani a ziuſ-quér nuah hag a ſtaguér doh er pi-lér ? Map d'enn Tad-Éternéle, Map d'er Huiriéſs Vari, te Jéſuſs, te Sal-vér é. Péh méh, péh confuſion de

Jésus um huélétt nuah dirac deulegatt lubric er vourreuion, cléhuein beegadeu infam ur hanaille infolantt ! Ælé, ô Ælé, disquennétt pronte ag énn Néan d'er golein guett hou tivasquell. Hiaule um sclipse, cuhé hé sclerdér de lémél a zirag ur vandeenn péhérion malurufs er horf sacrétt-hontt, a zou bonheur er Seend ér Baradoésf.

Pérac, Bourreuion, pérag é arriétt-hui quer stértt deourin tinér Jésufs, enn Ouéne douce? Né oufah-hui é ma er garanté enn déss doh honn salvédiguiah enn-déss ean dégasfétt d'er pilér-zé, Stag er béd, hemp er garanté-hontt, né vehai crean afféss d'en derhel ariétt doh tou. Guett pétra é um abusan-mé? Chetu er Vourreuion guett guiale, querdatt clommétt, rangeennigueu, é tiguarguein ur gresil à dauleu ar gorff délicatt me Salvér, né ispergnantt na divréh, na digofté, né lausquantt léh na huélé ronteu horrible à ou honar estrange.......

Areſtéd, Uſeuion malürus........ Aſſéd-u..... Rai-u..... Ah ! ur gruauté aihuſs-u é quevér unn innoçantt, er Roué ag enn Nean, Map te Zoué, Map d'enn Tad Éternele ! É gorff hachett, é guig à béïeu, é ouaid é ridéec ; er pilér, er place, er mangoairieu ag er Sale gouaitt-gleu !...... Areſtéd, Bourreuion cruéle, areſted à beerh Doué............ Maiſs péh bouéh terrible à gléhuan é criale : *Scoeitt, Bourreuion, ſcoeitt creuoh ; na iſpergnétt quéd er patiantt-honntt a zou bétt laquaitt étré hou teourne ; quérèd bétt puemp mil taule.* Bouéh enn Tad-Eternéle-u !......... men éma hou miſéricorde, ha hou juſtice ? Hou miſéricorde, pe-ne ouéſs compaſſion à hou Mab unic : hou juſtice, quena zouguétt bri d'é innoçance, énn-ur obér enn tourmäntein é-léh er-ré cablus. Hui a ouair éma honn péhédeu enn-déſs teennéd ar nehou enn drougueu a andure. N'enn du ennta unn dra juſte ma touguehaimp er boéne a nehai ? Ni-u enn déſs hou

ç'offancétt. Jésufs, enn Ouéne divin, n'enn-défs groueit jaméfs nétra quin nameit pligein deoh hag hou ç'inourein ? Pérag é vehai-ean quenn horriblemantt punifétt ? Gufquemanteu dijauge, oll er péhédeu loufs ag er hicq, hui u a-ra d'onn Salvér andur er méhufs ha cruéle tourmand ag er Flagellation. Cafs em-efs doh oh, ha mé fupplie enn Eutru-Doué d'ou tiouriennein ag er bétt.

*Oræfon.*

AH ! me Salvér, quer méhufemantt diufquétt, quer cruellemantt fouaittétt, ronguétt, quignétt; à balamor d'er gufquemanteu dijauge, d'en habideu difourniffe, d'enn difoloeu méhufs, d'er péhéd à lubricité, enn ë ouéfs andu-réd enn tourmanteu barbar-zé; pé hanaouamp dré er fatisfaction é ouéfs groueid anehai péguemend é offançand enn Eutru-Doué, ni a ouleenn pardon à greifs honn halon à honn péhédeu loufs ; ha guett cafs,

donger, horreur doh t'ai, ni a renonci dehai oll de verhuiquein jaméſs; ni ou diouriennou peennan ma eellehaimb à hanamp hag ag er real. Ni a rata deoh ſolamnellemantt um gompòrtein a vreman é quemend léh ma um gavehaimb, d'enn dé, de noſs, dérag er real, hunn-hunan, modeſte, parfaitt, ha ſantéle.

*Pater, Ave*, ma vou diſmantéd à-grênn enn diſoloeu méhuſs, ha quementt ſort lubricité.



## NAUVETT STATION.

*Couronnemantt Honn-Salvér gued ur Gouronn ſpernn.*

ENN damorand à Baléſs Pilate a ſervige berman de logein er Gouarnour Turc, a za pep plaï à berh en Ampéreur de Jéruſalem. Guélein a rér guett diſplijadur er Prétoire é ſervigein de gueguin de Huguenaudéd infidéle. Ur Sale a veute é er Prétoire; ino er Bréſidandéd romain a um ranté bamdé de jugein er procéſieu. D'er Prétoire é vontaitt guéharal dré unn dergueye à eih paſenn ar n'ugueentt, péhani a zou bétt douguétt d'er guér à Rom; enn hanhüein à rér goudévéh er ſquéle ſantéle..... Redé um dranſſportein à iſſprid ér Prétoire de gontamplein Honn-Salvér é andur unn eſſpêce tourmantt,

bétt nézé diffanau ha péhani né eell boutt bétt invantétt nemeit dré Diaulétt diguiféd édan ur figure humaine. A-boene é ouai bétt Jéfufs, enn deine à ganveu, diftaguétt doh er piler, à boéne divatétt, enn deouai um ffleigéd énn ouaitt de guemér é fai, n'enn du digaffléd ag er Sale ag er flagellation d'er Prétoire, dré enn Uféuion dinaturoh eveitt blaidi arragétt, de fervigein de vouffon d'er Sourdardéd ha d'el laquéfi. Hiaule fclére, a guéléd e-héfs, na guélein a-ri unn devairance éell en hani a guemérer aman diar gouft me Salvér?....... Lémél a rand a neerh é abitt, déja peeguétt doh é guiq rongued ha hachétt ma ouai. Sellét guett péh drougueu néhué é laquér arré é gorff, guéh ha pure dirag deulegad ur henaille infolantt. Concéhuét mar guellett péh ur méh de Jéfufs. Pétra glafcand-intt? Gobér ur bouffon a anehou? Ind a daule ar é zifscouai ur hoh haillon fcarlat, eef

pé véhai, ur vanteel royale, ind enn aſé ar ur baſſett, eell pé véhai unn trone, ind a laca ar é beenn ur gouronn ſpernn, enn deouai deec broud ha trihuiguentt, ind a ra ur gorzeenn dehou, eell pé véhai ur ſceptre. O chétu ean aſeétt brau, guſſquétt ha curunéd é quiſs er Rouané! Mar enn traittand eell ur Roué cartéſs né elleintt gobér quin dehou. N'ou devou quéd er courage, n'ou devou quéd er galon. Pénauſs, à poſſible, é gloéſeind i dré bourdeu maliciuſs ur peur patiantt, péhani n'enn dé meitt gouaitt, é gorff hachéd, à leine er peenn béd enn treitt? nonpaſs, unn houari quenn dinatur n'enn dé poſſibl nameitt de dud deid ag enn Inhuerne.

Chétu ér-péh a rantt de Jéſuſs: Unan a ſtoui ar beenn ur glein dirac tou, a ra ſebland ag en adorein, énn ul larétt, Bonjour, *M'ou ſalutt*, *Roué er Juivett;* ér même momant ean a ra de Jéſuſs ur jotad hâg a ſcope énn é face. Unn aral a

guemér er ganne à zourn Jésufs, hag a ſco ar er gouronne d'obér d'er broudeu a-nehi antrein donn-ohdonn énn é beenn. Ehalcé pepani queti-quetan a griſque er farce guell-ar-huell. O Nean! O Ælé! O Doué oll-buiſſant, pénaufs é eellétt hui guélett quemencé hemp gobér d'er ſeaih, d'er gurunn ſplanein, hudale, couéh ar peenneu ſacrilége enn Uſéuion conarétt, ou-abimein ér palfond ag enn Inhuerne!

Vanité, ambition, orguouill, té-é enn déſs forgéd er hourönnemantt cruéle-zé, té é a zou bétt caufs d'enn traitemantt barbar a zou bétt groueit de face ha de beenn ſacrétt me Salvér..... Men deulégad a vou dihue vameenn à zareu de ouilein guett compaſſion doh Jéſus. Me gioú éhué pardon ha miféricorde à gaufs d'em péhédeu, é particuliér à gaufs d'er ré à orgouill. Chom, pehétt miliguett, chom gued enn iſprideu malurufs hontt, dannét dré ou orgouill, na vou mui ar enn

douar mantion a hanat? ha na vou mui me Jéfufs couronnéd à fpernn.

## *Oræfon.*

O Me Salvér ha menn Doué, vilemant traitett dré er Juivétt, goleid gued ur hoh darne vanteell ru; mé ouleen pardon deguenoh ag er fourci perdriufs em ẻfs béd à menn dillatt; mé veenn diftac me halon doh en treu-zé, boutt modeftoh, hag em boutt mui à foin à guinaitt me inean, eit ne mèfs bed ag er gufquemanteu à me horff.

Hou aféein a rér éhué, me Jéfufs, dré déjan ar ur baffette, é quifs unn Trone; hag a zeli me harguein à chifé doh me vanité, péhani em dougué de glafque el lehïeu inouraplan. Né vennan mui um areftein ar er bagatelleu-zé.

Laquein a rér énn hou tourne ur ganne, é quifs ur fceptre, de fenefiein n'ou pouai puiffance er-bétt, hui péhani a zou oll buiffant, hag a zeye dé er jugemantt-Générale

gued er glean à justice ér même dournn-zé, de verhonnein er béherion oftinétt. Chétu a beella dohein er honzeu fiére, er goal draittemanteu énn andréd er ré a zou édan don, mé um gomportou quenn douce énn ou hevér, eell que n'em behai quéd à bouvair ar nehai.

O me Jésufs, guir Roué à me halon, à béh forte couronne enn-ou quélan couronnétt? Ag ur gourone à spernn, hiriffed à vroudeu hire béegantt. Allafs hou colein a-rér à véh, é-creifs enn horriplan tourmanteu. Maifs péh trugaré ha péh caranté na zelian-mé! Ah! aman u é um abiman derag hou Majesté; aman é ha é moguétt, énn houé, é peudre toutt me vanité. Mé um réfine à volanté vad, ô menn Doué, d'enn oll difprifance, d'enn oll gouab a vehai groueid ahanan.

*Pater*, *Ave*, ma vou distrugéd er péhéd à vanité, à ambition, à orgouill.

# DECVETT STATION.

*Barrabafs delivréd ag er Prifon; ha Jéfufs-Chrouift condannétt t'er marhuë.*

DOh Paléfs Pilate é ouai ur Galerie ar er ruë vrafs, à bébani er Préfidand a gomzé doh er Boble. Pilate, péhani a glafqué perpétt délivreinn Jéfufs, rac ma ouié é ouai innoçant, a vontas guetou ar er Galerie-hontt de zifcouein d'er Boble é péh ftatt truhéufs é ouai bétt lacaitt; é face foueihuétt, blocéd, goleid à ouaid hag à fcopiteell. Nezé Pilate, é chongeal gouni calonneu er barbaran Uféuion, a lar dehai: *Chetu enn deine.* Chetu enn-hani a glafquétt tapein d'er marhuë, tourmantéd a raug er péh a vérité? a hui zou coutantt m'el-laufquein berman é liberté? Er Boble a gri: *Laméd ean*

*à zirac honn deulegatt, condannid ean de verhuel doh ur Groéss.* Maiss, émé Pilate, n'enn dé cabluss à nétra, non-pass même ag er péh m'er harguétt ; mé gondannehai unn inoçant t'er marhuë, hag é ouaid a griehai vangeance eineip tein. Toud er Boble a huchass é ouai cabluss ha dirac Doué ha dirac er bétt, é hum obér par-toutt Doué ha Roué, hag é vérité er marhuë : é ouaid, émendi, re gouéhaid ar namp-ni hag ar honn bugalé honn goudé.

Pilate souhéd a assai unn dra aral de sauvein Jésuss-Chrouist : Chétu hou Gouil brass à Basque arrihuë, réd u dein, ervé hou custum, rein er vuhé hag el liberté d'unn torfaittour ; ma mé guénic deu deoh, choiséd unan ag enn eu, Barrabass, péhani a zou laire ha multrér, enndéss ouah néhuë çou lahéd unan à hou consídéraplan Bourhision ; ha Jésuss, péhani a larér enn déss groueid quemend à viraclen ènn hou mesque, énn-déss reid er yé-

haitt d'er-ré glan, er guélétt d'er-ré-dall, er vuhé d'er-ré varhuë, péhani ag enn eu a ouleennet-hui? Jésuss pé Barrabass! O Pilate, Juge méchantt! O comparage injuste! Maiss, ô Nean, ô Douar, beaih er sponte brassan! Jésuss tremeinnétt falloh eveitt Barrabass! Er Boble solitétt Dré er Scribéd hag er Phariséénétt, quentoh douguétt dré enn lhuerne, a grie hemp cesse: *Dilivrétt Barrabass, ha crucefiet Jésuss: pi ü bénag a glasquou sauvein Jésuss, né vou quéd ami de César.* Ah! me Salvér, ô me Jésuss, paré oh er huéh man, condannéd oh sur d'er marhue, a bé venassér Pilate ag enn Ampéreur César.

Pouisamb erhad er gomparage méhuss a rér à Jésuss doh Barrabass. Maiss ô pétra deliamp-ni chongeal ag er bréférance a rér de Varrabass ar Jésuss! Goudé ur reflexion parfaid ar guemencé, ium abandonnamp d'er brassan drespétt, nompass quementt doh Pilate na doh

er Juivétt eell doh hemp-ni hunn-unan, péré enn déſs lieſs comparagétt doh enn Eutru-Doué, vanité, danné, plijadur, hag enn-déſs reitt quel lieſs er malurufs préférance d'er vanité, d'enn danné, d'er blijadur.

*Oræſon.*

O Me Jéſuſs, ni a huéle folleah en Uféuion ér bréférance maliciuſs ou déſs reit de Varrabaſs ar hou perſon Divin; maiſs ni a zalh honn deulegatt chairréd ar honn folleah ni même, péré quel lieſs guéh ma commettamb ur péhétt bénac a brefere ur vanité, ur profit, ur blijadur diſtére d'ou lézeen, d'ou ſervige, d'ou caranté. Allaſs péh-quer quemunn eu er péhétt! Naonah jaméſs ne béher na rér er gomparage, er choiſs, er bréférance eſtrange-zé.

Berma, me Salvér, ma ouéſs reit teemb er guélét, ſouhéd omp ha méhuſs à honn dalédiguiah, a mehi é ouleenamp quenoh umblemantt

pardon. Ni hou pétt hag ou suppli de rein deemb er graisse de um gloestrein d'ou lezeenn, d'ou cloére, dou caranté; dresf honn madeu, honn inour, honn buhé.

*Pater*, *Ave*, énn tantation ag er-ré a ra malurusemant er bréférance d'ou zreu tamporéle, d'ou goual inclination, hag a lausque enn Eutru-Doué, ou Salvédiguiah.

*Enn hennd à gaptivité achihuéd é Paléss Pilate.*



*Enn nombre ag er paseu a rass Honn-Salvér énn hetnd à gaptivité, bét ag é gondanation, ma sortiass à Baléss Pilate de gommancein enn heent canvéuss.*

AG er Jardrin à Olivétt bétt ti Anna, Tadaic de Caïfe, boutt-çou ardro trizéc cantt pass.

A di Anna de di Caïfe é héss deugantt trihuiguentt pass.

A di Caïfe béta paléss Pilate boutt-çou ardro trizéc cantt pass.

A Baléss Pilate béta Paléss Hérode boutt çou huéh-huigentt pass, ha quementt-aral eueid er retourn.

A Baléss Pilate béta Sale er Flagellation boutt çou puemp pass-ar n'uguentt; ha quementt-aral, eueid er retourn.

Er péh a ra énn oll, tri-mile-cantt-hantér-hantt pass.

## *ER SQUÉLE SANTÉLE.*

HUr-Salvér Jésuss-Chrouistt enn-déss montétt tair guéh enn dergaye à Baléss Pilate ha dissquenétt tair guéh; hi hannhuein a-rér er Squéle-Santéle; ema berman é Rom.

Jésuss a vontass énn hi eid er huéh quetan a bé zass à di Caife.

Jésuss a zisquennass a nehi eid er huéh quetan énn ur onétt de di Hérode.

Ean a vontass énn hi eid enn eile guéh enn ur retourn à di Hérode.

Ean a zissquennass a nehi eid enn

eile guéh énn ur onétt de Sale er Flagellation.

Ean a vontafs énn hi eid enn dairvétt guéh énn ur retourn à Sale ér Flagellation.

Ean a zisquennafs a nehi eid enn dairvétt guéh enn-ur onétt d'er Halvar.

Douguein à rér quemend à inour é Rom d'enn Dergaye-zé, na vonte jaméfs hunn Tatt Santéle er Pape énn hi nameitt diar é zeulin. Ha tout er Grichenion ehué.

*Enn heentt péhanl a zou à Baléfs Ponce-Pilate béd er Halvar a galhuér*: Enn heentt canvéufs : *Rac Hur Salvér a rafs enn heentt, hontt goudé boutt condannétt t'er marhuë, difpéennétt ma ouai ha gouai-gleu, dré er Flagellation cruéle, ur Gouronn Spernn ar é beenn, touguein é Crouéfs.*







## [...]NECVETT STATION.

*[...] péhani er Mairhétt dévod á Jérusa-[...]á ouilafs é huélett Hur-Salvér.*

[...]étu aman er guétan conso-[...]lation a recehuafs Honn-Salvér [...] Baffion. Ur vandeenn Mair-[...]dévott péré enn deouai cléhuéd [...]rdégueu divinn, péré a ouai [...]tefte ag é viracleu caire, a [...]guélefand é onétt t'er Hal-[...]enn ur ftatt quenn truhéufs [...]quenn diffaval d'enn trubrafs [...]éhani é ouai par-tout dré er [...] à Judée, touchéd à gombaf-[...], a hum lacafs ar enn heentt de [...]le, d'obér canveu de Jéfufs ha de [...]ein hemp fom. Er mêrche pu-[...]-cé à druhé doh Jéfufs a ouai jufte [...] raifonnable. Ar betra é vehai [...]mena ouilér ar Baffion Hur-[...]vér? Naouah Jéfufs a ziftro de

larétt tehai : *Mairhéd à Jérusalem, na ouilétt quéd à gaufs tein, maifs ouilétt a gaufs teaih-hui même ha d'ou pugalé ; rac mar traittér quenn terrible er houaitt glafs, petra vou ag er houaitt séh ?* De lared-é, *mar dé enn innoçant quenn tourmantétt, à béh tourmanteu horrible na deli boud ingorto enn deine cablufs ? Ha mar dé Map Doué flleigétt t'er Halvar, condannétt t'er marhuë ag er Groéfs à-gaufs de béhédeu n'enn défs qui commétttét ; à raifon en défs er béherion, péré n'enn dintt nameitt captivétt mifsérable boud ingorto é chommou ou séhédeu hemp punition?* Hur Salvér né vlam quéd enn dareu à gompaffion doh tou, maifs ean a zifco éma guell oah ouilein ar er péhédeu, péré a zou caufs d'é Baffion.

O cairéd unn occupation, ô implé santél ag er vuhé, ouilein er péhédeu ag er bétt, guéd ur galon deuhanterétt dré gontrition!

O cairéd unn dra dirac deulegad enn Ælé, dirac Doué même, guéléd ur Hricheinn ar é zeulein, é face glubéd à zar, é chiffe hag é glahar dirag ur Grucefi, à balamor d'enn offanceu a-rér bamdé d'é Vajesté Divin; offanceu, péré a crucefi arré Jésuss-Chrouist, émé San Paul. Er Mairhéd ag er béd, érvé San Iéhann-Chrisostome, a zou forh curiuss ag enn orlemand à ou feenn; maiss unn inean dévot a bresante ur face glubétt gued enn dareu à gontrition, ma vou caire dirag enn Eutru-Doué. Enn darhond, émé San Bernard, a zou eell ur guin précïuss, ur guin calonnaig ha divin, servigétt dré enn Ælé dirac Trone enn Eutru-Doué. Enn darhond, émé San Hilaire, a zou eell Ambassaderion dirac Doué, péré a zégasse deemp er pardon générale à honn propre péhédeu. O enn dareuhontt, a zou marveilluss, couéhel a-ruitt t'enn-guiass, ha montein a-rantt t'er-l'hué: mud intt, hag ind

a gomſs ſplann : ind a ziſféh ſquil-léd ar enn douar, hag émantt cu-riuſemantt gouarnéd énn Treſorieu ag enn Néan. David enn-deouai-intt cléhuéd é tihuenn é gauſs hemp larein guir, gouleen, obtenein er pardon ag é béhétt hemp comſs; raccé ean a laré de Zoué : *Auribus percipe lacrymas meas.* Menn Doué, dalhétt hou tiſcoharnn digueor de chéléhuein enn dareu a rid à menn deulegatt. Er Pro-fête Santéle Jérémie a um ſer-vigé ag el loquance mud ag é za-reu de ziſtannein colére enn Eu-tru Doué, d'enn douc d'enn dru-hé doh er béherion, hag a gouvié hemp ceſſe er Vourhiſion a Jéru-ſalem de um joénntein guettou ér même fæçon hac ér même intantion: *Non taceat pupilla oculi tui.* Na réſs diſquéh er bétt dé lagat, na ziové-rou he lagatt dé na momantt criale dré é zareu. San Pierre, goudé enn-devoutt renéett dré diar guéh Jéſuſs é Veſtre, a ouiaſs ouilein é béhett

quena effaçaſs dré zareu é dair fauſs touïadeell. Santéſs Mari-Madelain, goudé enn dévoutt gouivéd er bleu a hi youantiſs, a um buiſiaſs quer parfaid énn dareu à hi deulegatt, ma dremeinnaſs hilleih à Huiriéſétt.

*Oræſon.*

O Menn Doué, mé ouleenn deguenoh enn donéſon préciuſs ag enn dareu, ma ouilein me féhédeu ha ré er real, ma olheintt pur honn ineaneu. Né vin quétt trompéd ém eſpérance, fondéd ar hou madeleah, ar hou miſéricorde, hag ar enn dareu enn-déſs ridéd à zeulegatt Jéſuſs, me Salvér, durand é vuhé hag énn é Baſſion.

*Pater*, *Ave*, m'onn bou enn donéſon précius ag enn dareu, quin à gauſs d'onn péhédeu, quin à gauſs d'enn oll offanceu a rér de Vajeſté enn Eutru-Doué.







## DEUZECVET STATION.

*El lêh é pêhani er Huiriéss-Vari a gouêhass vaganétt, a bé hualass Jésuss he Mab é touguein é Groéss d'er Halvar.*

LArein a rér à-vissçoah é Iérusalem, pénauss er Huiriéss Vari ( avertissétt dré San Iéhann enn Abosstole, é ouai bétt Jésuss hé Map condannét t'er marhuë, hag é Gorff goleid à oulieu dré er Flagellation, é been blessétt gued ur Gourone spernn, é ouai rétt tehou douc d'er Halvar é Groéss ar é zisscoai, é compagnoneah deu laire torfaitterion brass ) a ridass énn arbeenn de Jésuss ( hi halon treféd ag ur glean à hlahar, ervé Profétie Siméon, enn dé à hi Purification énn Tample ) énn ur griale truhéuss d'er Boble ha

d'er Soudardétt, péré a gargué enn heenntt : *Lausʃquéd ur gueah Vam affligêt de dremeinn, lausʃquétt-hi, ma huélou eid er huéh deuéhan hi Mab unic, hi Mab caranteuʃs ;* hag a b'er guélaʃs quenn orriblemantt diʃʃpeennétt, a raʃs unn taule cri, a laraʃs er honzeu-man, à greiʃs er glaharuʃʃan irvoudeu : *A hui é a huélan, ô Jéʃuʃs me hroaidur ! na pénauʃs é eelleainn-mé hou ç'anaouein a bè ne ouéʃs mui er figure à zeinn ? Ah ! me Mab er garanté, reid ur ʃeel d'er Vam beure enn-déʃs hou touguétt, hou teʃʃaouétt, hou ç'eliétt :* ha pénauʃs Jéʃuʃs gued é zournn a dorchaʃs er gouaid hag el louʃtri a olé é zeulegatt, a raʃs ne-zé ur ʃél quenn truheuʃs d'er Huiriéʃs, ma gouéhaʃs énn ur raviʃʃemand à hlahar, vaganned étré diwréh Santéʃs Mari-Madelain ha San Iehann enn Aboʃtole.

Guélein a-rér ouah él léh-hontt darne ag ur Chapélic a ouai létt-ʃaoued é mémoire ag enn dévott ha

canvéuſs miſtère a rancontre Jéſuſs dré er Huiriéſs. Red é larétt diar guemencé : O Mam de Zoué, guett guir raiſon enn hou calhuamb *Entron-Vari à druhé.* A bétt çou jaméſs ur Vam enn-déſs mérited honn compaſſion eell oh ? Mé fal dein ſcrihuein donne ém-iſſpritt er chonge ag er rancontre glaharuſs-hontt, de ouilein liéſs dirag enn Entron Varia à Druhé ; ha de rein mile meſlation, mile bennoh de Jéſuſs ha de Vari ag enn affliction à béhani me féhédeu a zou bétt cauſs.

## *Oræſon.*

O Jéſuſs, ô Mari, truhéuſſéd ur rancontre ! Deoh hui, Guiriéſs Santéle, é huélétt hou Map Divin énn ur ſtatt quenn orrible ; Deoh-hui, ô douce Jéſuſs, é huélétt hou Mam béniguett é verhuél guett compaſſion !

Unn dra certainn - é é veenn enn Euru - Doué ma vou affligéd enn Dutt Santéle ér Bétt - mann, a bé

huélamb ér brassan poénieu enn inoçantan ha santélan a zou bétt jamésſ ar enn douar.

O me Jéſuſs, hui a zou dein é guirionné unn Doué à druhé, ô Guiriéſs douce, hui a zou dein é guirionné unn Entron-Varia à druhé. Ah! reitt-tein, mar plije queneoh, ô me Jéſuſs, dré ganveu hou Mam Santéle, ha dré mériteu hou çré-hui, ur gompaſſion continuéle doh hou poénieu, hou patiantaid, ha hani er Huiriéſs-Vari ém ré-mé.

*Pater*, *Ave*, ma griſcou honn compaſſion doh Jéſuſs ha doh Mari ér Miſtérieu ag er Baſſion hag honn réſination de volanté Doué énn honn poénieu.







## TRIZECVETT STATION.

*El lèh é péhani Honn-Salvér a gouéhafs édan er bouifs ag é Groéfs, faouétt ha fecourétt d'i douc dré Simon à Ciréne.*

DE gomprenein el lam enn deouai bétt Jéfufs ar enn heenntt t'er Halvar, réd é remairquein pénaufs er Groéfs enn-deouai puemzéc troaitéd à hiredaitt, eih à dréfs, tihuë eèll ma ouai requifs, hag é ouai forh ponér; pénaufs Honn-Salvér a ouai, hemp nêerh, dibuiguétt à-gaufs d'é Agonie, d'enn huifs à ouaitt, d'er fatique ag enn nofs tremeinnétt; à-gaufs ébué d'enn tourmanteu cruéle enn deouai andurétt goudéuéh, hag ag er holl brafs à ouaitt dré Flagellation, er houronnemand à fpern, hemp foulagemand à-oudé er gouein

ér Cénacle, nameid ur banic deure iein ha louſs enn-deouai ivéd a bé ouai bétt tauléd énn Torrand à Cédron ; enn Uſéuion, n'el Iauſſqueaintt quétt de guemér henale, maiſs dré bep ſorte tauleu a ré dehou quêrhétt, pénauſs er Groéſs a ſtleigé ag ur peen ar enn douar, hag enn horoſſe anehi a zigoré er bleſſe ag é ſcoai, a enfonſé er Gouronn ſpern donne-ob-donne ; pénauſs er rancontre truhéuſs ag é Vam guiah, quenn affligétt, enn-deouai deuhantéréd é galon. Toud enn treu-zé tolpéd anſamble a-raſs d'onn-Salvér couéhel édan é Groéſs.

Contample enta, me inean, contample erhat te Salvér carantéuſs chiquétt édan er oualeenn a breſſouére juſtice enn Tad Eternéle. Séle é Ouaitt prétiuſs é rideeg à guemenntt gouli ag é Gorff hag é vèrchein er paouér ar béhani éma aſſteennéd à blatt. Chéleu er hiemmationneu juſte a ra einep t'er béherion, péré né ceſſantt dré ou offan;

ceu continuéle de bouiſein ar é Groéſs ha de griſſquein é dourmantt. Petra, né vou cavétt nicunn enndevou truhé doh Jéſuis, er ſecourehai de ſéhuél ha de guerhétt béd el léh deſtinétt ? Pébunan enn-déſs horreur ag er Groéſs, hanni ne veenn croguein énn hi gued eune a um gouchi hag à-voutt méhécaitt. Redé menace ha grateaih de gontraignein unn divroétt paſſandour de dapein é zournn énn hi.

Hurusſ, ô urusſ Simon, pé ouiehaiſs enn inour braſs a ra did er Juivétt ! Té zou hemb er gouiétt, nag ind éhué, té zou par de Salvér er bért ; énn unn douguein guetou enn inſtrumantt ſacréd à honn Rédamption. Simon béniguétt, rante-mé lodaig énn é carc, groua-mé guenitt unn Douc-Croéſs Jéſuſs, à-cel-fin, arlerh m'enn-bou heliétt ha ſecourétt Jéſuſs m'em ſecourou d'enn ære à me marhuë, ha m'em lacou énn é lorjuſs compagnoneah ér Baraouiſs.

*Oræson.*

O Menn douce Jésufs, m'ou quélehai couéhétt édan er pouifs ponér à hou Croéfs, ha ne rehainn qué me foffible d'ou fecour, d'ou foulagein? Allafs! béta verman meméfs crifquétt hou péh dré me féhédeu. Ah miférable! Ah barbar ma hon bétt! Miféricorde, me Salvér, pardon à me honar. Ag enn éremann mé veenn hou fecour ér-péh ma eellein. Pénaufs? Énn um bréfervein ag er péhett, énn hou fervigein, hag énn hou carétt.

*Pater*, *Ave*, na vou mui criffquéd er pouifs à Groéfs Jéfufs dré er péhétt; ha ma um gonvertiffou enn oll anemiféd ag er Groéfs.





## PUARZECVETT STATION.

*Action admirable er Véronicq, péhani a dorchass guett hi mouchaitt face Hur-Salvér goleid à huiss, à ouaid, scopitel hag à fancq.*

CAiran action groueid é quevér Jésuss énn é dourmanteu é enn-hani a-rass er Véronicq. Enn dévott Véronicq a ouai énn hi zi a be glehuass enn trouss, enn tintamare ag ur foule a boble, péré a gonduié Hur-Salvér d'er marhuë; hi a ritt t'enn orr ag a zisolo dré ur sclerdér à zihalñé hi Salvér ha hi Doué; er-méss à-nehi hi huenan, hi a guemér pronte hi voile énn hi dournn, a um daule ér ruë à-dréss d'er foule, à-dréss d'er Soudardéd, à-dréss d'enn Officerion, hemb ur sourciein nag à ou anjulieu nag ag ou zauleu; ar-

*Oræson.*

O Me Salvér, brasféd ur méh eméss-mé a bé gonsidéran courage er Véronicq, péhani hemb um fourciein ag en anjulieu a larér nag ag enn tauleu a rér dehi, a dremeinn hardéh-matt béd oh, hag a rante deoh toud enn inour hag er soulagemand a eell rein; quemencé ouah é creiss hou ç'anemisétt; mé péhani dré ur misérable ressépétt ag er bétt; gued eune a displijein, pé guett houantt de blijein, de fantasi nunque pihuë, em-éss manquéd a larétt pé a obér, pé em-éss larétt pé groueitt er péh hou ç'offansé.

O malurufs ressped ag er bétt, té zou é guirionné unn dissprisance à Zoué, a bé réss ma inourér ha ma toujér mui enn Dud eueid enn Eutru-Doué. Maiss, ô menn Doué, mé veenn à-vrema (hag er graissezé a oulennan degueneoh) boutt carguéd à resspétt divin, péhani azou é guirionné unn disspriſance

ag er-péh e larehai hac a chonge-hai er bétt. Rac red-é demb inou-rein ha doujein enn Eutru-Doué dréſs enn dutt, né veernn pihuë vehaintt.

O peenn reitt-tein er graiſſe, ô me Salvér carantéuſs, de gontam-plein liéſs hou Face divinn, bloſſéd à dauleu, goleid ag er gouaid a zi-viré à hou Peenn ſacrétt curunéd à ſpernn, ha couchiéd à fancq, à-cel-fin ma tiſtaguein guêll-ar-huêll menn deulegatt ha me halon à-zoh enn oll faceu terrieinn, ma eellein guéléd ér Baraouiſs quinaid hou Fa-ce, brilland ag er ſclêrdér à oulaire; m'ou quélein face-oh-face, ô menn Douél

*Pater, Ave,* m'ur-bou mui à bêrderi a ziſſplijein de Zoué, aveitt de nicunn.





## PUEMZECVETT STATION.

*Enn Orr à Guére péhani a gondui d'er Halvar, ma cléhuafs Hur-Salvér leinein é Santance à varhué.*

ENn orr à justice ouai unn or ag er guér à Jérusalem dré béhani er Vourréuion a gassé er-ré condannétt t'er marhuë, d'ul léh destinéd exprés anhuéd er Manné à Galvar, de lared-é er Manné-Clopennêc, a gaufs t'er peenneu marhuë ha d'enn esquernn aral a ouai stang inou. Guélein a-rér ouah berma darne ag er Porh-hontt hag ur pilér doh péhani é stagaitt Santance enn-ani a gonduiaitt t'er grouc, ma vehai bétt leinétt tehou à vouéh ihuéle publiquemantt, m'enn devehai gouiéd enn oll de béh. tourmand é ouai condannétt, ha péh drougueu enn-deouai teennétt quemencé ar nehou.

E

Contample, ennta, me Inean, pénaufs Hur Salvér Divin arrihuét gued er Porh-hond, a um laca ar é zeulin de gléhuétt guett braffoh humilité é Santance déuéhan. Leinnein a-rér de Jéfufs ha d'enn oll, é ouai béd arefted ha hanaouétt crimenéle à Vajefté Divin hag Umainn, peenndeouai queméréd er febland à Zivinité, hag à Zignité Royale; à Zivinité, énn-ul laréd partoud é ouai guir Vap te Zoué; à Zignité Royale, enn-ul laréd é ouai Roué er Juivétt; hag é punition ag enn double torfaitt-hontt, péhani a dremeine enn oll crimeu aral, é ouai condannétt de goll er vuhé ar ur Groéfs infam, doh péhani é vezé tachétt, iaouét ha plantéd étré deu laire.

Pihuë a eellehai jaméfs imaginein er ouléfs eftrange a fantafs nezé Hur-Salvér énn é iffpritt, énn é galon, béd énn donn ag é Inean! Jéfufs, péhani a ouai bétt gratgitt d'er Juivéd à-oudé puar mile vlai, reprefantétt dré er Batriarchétt, perdé-

guétt dré er Brofététt, diſcoeitt dré San Iéhann er Badéour, diſolétt dré é viracleu; é um huélétt generalemand ha publiquemantt rebutett, traitéd eell ur lorbour, ur blasfémour, reprouvéd ha condannétt t'er marhuë dré é boble. O péh ur hreve-calon de Jéſuſs! Naouah enn Onéne Divinn hag innoçantt a gleu hemb um glaim er Santance injuſte ag é gondannation, hag a um rante dehi gued obéiſſance ha douſtér, aveitt gobér ſatisfaction de Juſtice é Dad Eternéle, ha ſalvein er bett dré é Varhuë.

## Oræſon.

M'Ou trugairéca, menn douce Salvér, ha jaméſs né eellehainn hou trugairécad afféſs, a hou caranté infini énn ur hevér. Chétu er mêrche é ouïan gratt teoh ervé me foſſible; mé veenn um réſinein parfaitt d'er ruſtan ordreu à Brovidance enn Eutru-Doué, boquein gued reſſpéd é zournn Divinn a ve-

hai même é tigarguein ar nan enn tauleu ponéran, enn affliĉtioneu brassan.

*Pater*, *Ave*, aveid enn dud inoçand a golehai ou danné, ou inour, ou buhé é Justice.

---

*Enn nombre ag er paseu a-rass Hur-Salvér énn heent canvéuss, couronnéd à spernn é touguein é Groéss.*

ABaléss Pilate béd er Galerie ma ouai bétt disscoeitt Jésuss d'er Boble, boutt-çou deec pass ha trihuiguenntt.

Ag er Galerie ma ouai bétt disscoeitt Jésuss d'er Boble, béd el léh à rancontre er Huiriéss, boutt-çou cantt pass.

Ag el léh à rancontre er Huiriéss béd er Hroiss-heent ma couéhass Jésuss édan er pouiss ag é Groéss, saouétt ha secourétt d'i douç dré Simon à Ciréne, boutt-çou deuhuiguentt pass.

Ag er Groiſs heentt-hontt bed el léh ma um gavaſs er Mairhéd à Jérufalem de ouilein dré druhé doh Jéſuſs, boutt-çou deec paſs.

Ag el léh-hontt bétt ti er Véronicq, boutt-çou cantt-deec-paſs-ha trihuigueentt.

A diig er Véronicq béd enn Orr à juſtice, dré béhani Jéſuſs a ſortiaſs ag er guér à Jérufalem, boutt-çou trihuigueentt paſs.

Ag er Porh-hond à guér béd enn devaleenn à Vanné-Calvar, boutt-çou deu-gantt-paſs.

Ag enn devaleenn à Galvar bétt lein er Manné, boud a ouai nezé hantér-hantt paſs.

Quemencé a ra énn oll ſeih-cantt paſs.






## HUEZECVETT STATION.

*Er Halvar ar béhani é ouai bétt crucefied Hur-Salvér étré deu laire.*

ER Halvar a ouai ur manné grofolaig diavéfs d'er guér à Jérufalem, deftinett de lacatt t'er mathuë er hriminelétt torfaitterion. Er Halvar a zou brema é creifs er guér, unn Ilifs gaire a zou bétt faouéd inou, hag ur Chapéle-Santél ar enn andrétt ma ouai bétt planted er Groéfs facrétt. Montein a rér énn hi dré nandec pafeen péré a zou ihuelloh eveid er-ré a vé partoud énn hunn tier. Inou é huélér léh er hrucefimant, de laréd-é, el léh ma ouai bétt lacaid er Groéfs à biatt a bé ouai-bétt Hur-Salvér Jéfufs-Chrouiftt tachétt doh ti. Guéleih a-rér enn toul é péhani é ouai-

bétt planted er Groéſs, arlerh er hrucefimantt. Guélein a-rér el léh à béhani er Huiriéſs, enn Aboſtole San Iéhann, Santéſs Mari-Madelein hag er Grouagué Santéle, a gontamplé enn effaitt déuéhan à gonar enn Uſéuion. Guélein à rér el léhieu ma ouai ſaonétt Croéſieu el laire matt hag er fal laire. Léh Groéſs el laire matt a zou puar zroaitéd à hantér doh hani Hur-Salvér. Guélein a-rér er feute ag er Halvar, groeitt dré er bréine douar arrihuéd ér momant ma ranté Jéſuſs é ſpérétt, n'enn déſs nemeid unn troaitétt étré léh er fal laire hag er feutehontt hac a ré unn diſſparti miſtériuſs étré Jéſuſs hac er fal laire. Er Chapéle-hond a zou er Place ſantélan ag er Béd oll pen dé ino é accompliſſaſs Jéſuſs-Chrouiſtt, Map te Zoué, enn Aivre à honn Rédamption, é verhuél doh er Groéſs, Inoué, éma rétt um dranſſportein liéſs dré um iſſpritt d'obér er hontamplation-mann.

Hur-Salvér arrihuéd à-la-fin énn devaleenn ag er Manné à Galvar, a um gavaſs quer fatiquétt, quenn dihiiguétt, ma ouai bétt queniguétt tehou guin caigétt guett mirre, de rein courage dehou de vontein ar er manné; naouah ean a refuſaſs er ſoulagemantt-cé, na né vennaſs qué boutt diguargued ag er béh ponér ag é Groéſs. Er guir Iſaac a zouc béd el léh er hoaid ag é Sacrefice. O péguémend énn deouai bét d'andur é vontein ur manné quer groſolaic! Pétt guéh é ouai bétt bleſſétt é dreitt ſacrétt é ſcoein doh er mein béegand hag é querhéd ar nehai! Preſantt ma ouai é lein er manné, rein a rér dehou lacad é Groéſs à blad ar enn douar, ha durand ma ouai lod ag enn Uſéuion é aligein er morholleu, enn tacheu, er herdad ha toud enn inſtrumanteu ag enn tourmantt, durand ma ouai el lod aral é obér enn touteu requiſs, chétu ré enn diuſque nuah-pill eid er pedairvétt guéh, hag enn unn teennein é ſai dré neerh,

ind a reneu er goulieu ag er Flagellation. Horripléd unn dra ouai guélétt Corff Jésufs goaitt-gleu, toutt diffpeennétt! Er Vourréuïon a lar dehou, Peure quiah dein, mal-u lacatt fin d'é misérable buhé; um daule ennta ar er gulé poeinniufs ag er Groéfs. Unan crioh a dape é Jésufs dré er bleau ha dré er barhuë hac enn diffcar ar enn Airhueenn calettbontt ag er Groéfs...... Chelehuétt: Chétu er fæçon é péhani é ouai bétt crucefiétt. Croguein a-rér énn é zournn déheu, el laquein a-rér ar un toul groeid exprèfs ér Groéfs hag enn tachein a rér dré trizéc taul morhol. Péh unn tourmantt! Enn dourn carguéd à ouahiad hag à neerhenneu,. boutt tréfeétt gued unn tache brafs!.. Quel liéfs taul morhol a zigarguaind ar dournn Jésufs a ouai quel liéfs martir aveitt ou hag eid é Vam; hi hou fanté donne énn hi halon. Enn dournn déheu tachétt, enn Uféuion a dape enn dournn cleye, maifs eell ha

ouai é neerhenneu um deennétt, ha ma ouai groeitt enn touleu re beel, n'eellaſs qued arrihuë d'el léh deviſétt, ind a um laca deu de deennein à hou neerh. Chongétt guett péh tourmand eitt Jéſuſs é tachand é zournn cleye dré driſéc taule morhol. Péguemend à ouaid a ridaſs!... A bé ouai bétt queſtion a zonnett t'enn treitt, ô péh neerh a onai bétt rétt impléein d'ou lacatt de ziſſquenn béd enn eu doul ou deouai groueitt! Tachétt ouaintt bétr enn eile arlerh éguilé, péhani guett trihuéh taule morhol, ha guet ur rivér à ouaitt. Na hui, Guiriéſs ſantéle, n'enn de ahanah énn déſs lared ur Profête éma bétt braſs bou clahar eell er morr? *Magna eſt velut mare contritio tua........*
Chétu ennta Jéſuſs, enn Deine a ganveu, crucefiétt. N'ou déſs mui nétra d'obér dehou nameitt ſéhuél er Groéſs ag hi ſlantein é léh préparétt. Bourréuion, iſſpergnéd unn da bénag ur peure patiantt, ſſlai-

géd ean douçan ma eellaitt, er bihannan horoffe a vou ur gloéfs marhuéle aveitt ou. Maiſs allaſs! doh pihuë é conzan? Doh tigrétt, doh barbarétt, péré hemb um gontantein à ruſſad Corff Jéſuſs doh enn douar, a lanſſque er Groéſs de gouéhél à daule abarh ér foſſe ou deouai toullétt, énn ur fæçon quenn terrible, m'enn dé bétt révélétt de Santéſs Melchtilde n'enn deouai Hur-Salvér andured ur boéne quer cruéle....... Mé um aréſte aman ( mal braſs ouai ) de um durul ar menn deulin dirag er Groéſs, ha di bréhateah, de voquein de dreitt me Jéſuſs, de gaigein enn dar à menn deulegatt doh er Goaitt ſacréd a zivire tuem icaud anehai, de verhuel inou éhué, mar guellan, guett contrition doh me féhédeu, péré enn-déſs lacaitt me Jéſuſs énn ur ſtatt quer méhuſs, quer cruéle, quenn horrible.



*Oræson.*

O Douce Jésufs, me féhédeu-é enn-défs hou lacaitt t'er marhuë, d'er marhuë ag er Groéfs, ha ne varhuan quéd é chongeal é quemencé! Miséricorde, Doué à viféricorde, mé bromette n'ou ç'offancein mui jaméfs. Penaufs é eelléhainn-mé offancein unn Doué quer matt! M'ou fupli dré er Gouaitt préciufs e ouéfs fquillétt, dré ou peenn facrétt curunéd à fpernn, dré ou teourn toulétt gued enn tacheu, dré hou calon diguorétt guett ul lance, de rein dein er rémiffion generale à me féhédeu, ha d'em receu énn ou caranté. Hou peenn chométt foupléd goudé mé ouéfs rantétt hou fpérétt, a fenefi enn em pardonnétt, ha beniguétt ma vein dré hou Croéfs, dalhétt-mé béd er fin ér refolution eméfs groeitt; na vou jamæfs, dré ou craiffe, péhéd er bétt capable d'em lemél ag enn obéiffance a rantan d'ou volanté Divinn.

*Pater, Ave*, ma hum brefervehaimp doh er péhétt.



## SEINTECVET STATION.

*Er Bé-ſantéle é péhani é ouai bétt lacaitt Corff Hur-Salvér.*

JOſeb à Arimathie enn-deouai groueitt binein énn ur roh ag enn devaleenn à Vanné Calvar ur bé aveitt ou; de béhani é heaitt dré ur Jardrin enn deouai inou. Joſeb à Arimathie a raſs er Bé hontt de lacatt Corf Jéſuſs, é Veſtre, dré enn inour hag er garanté à zougué dehou. Groueid-é éell ul gambric, penn déſs ſeih troaitéd é carré, hag eih é ihueldaitt. Aligétt ouai béd ér roh ag er Béhond eell ur ouffre, pé unn autair, ar béhani é repoſaſs corff marhué Hur-Salvér. Enn orr ag er Bé a zou forh isèle, red é pléguein quaſi ar enn eulein de onnéd énn ou. Er Bé Santéle-zé a zou berma, haval vehai diſtaguétt doh er Manné à

Galvar, rac de vatiſſein enn Iliſs ar er Bé, hag ar el léh ma ouai ſaouétt Croéſs Jéſuſs é-ouai bétt rétt leméll enn douar hag er réher a ouai étré dai. Er Bé-Santéle a zou énn ur chapelic propre, eell pé vehai chairréd énn ur vouiſte. Deu-huiguentt lampre argant hag unan-eure é creiſs, pihuiqueid à ziamandeu, a loſſque noſs ha dé él léh ſacrétt-hontt; ha n'eellér qué chom péel inou, à-gauſs d'en tuemzér moguêdec a antretenantt.

Antre, inean crichein, dré iſpritt, dré deſir, mena eelléſs énn effaitt, abarh ér Sanctuaire-hontt d'aſſiſtein énn déuéhan ſervige à vou rantétt de Jéſuſs te Salvér. Héliéd e héſs-ean paſs ha paſs ér Stationeu ag é Baſſion hag ag é Varhuë, condi ean éhué d'er Bé: ha chétu er péh e-héſs de gonſidérein.

Preſand arlerh ma ouai marhuë Jéſuſs, menn deouai ranted é Spérétt de Zoué é Datt, Joſeb à Arimathie, Deinn à Galité, Preſidand

hag offiçour, a yafs hardéh-matt de ouleenn é Gorff guett Pilate, de rein dehou ur Bé, péhani n'enn deouai qué ouah fervigétt. Pilate coutant, Josep a gueméraſs er boéne ean-même, gued unn Deine aral conſidérable, hannhuétt Nicodême, ha San Iéhann, enn Diſciple carétt, de ziſtac ha de ziſquenn Corff Jéſuſs ag er Groéſs. Er Huiriéſs a recehuaſs étré hi divréh enn treſor Divinn-hontt; chongétt, mar guellétt, guett péh ſantimanteu à lahar, à garanté... Hi a laré de Jéſuſs, mui oah à galon eid à veec: O Map Divinn! pétra enn-déſs groueitt teoh marhuél énn ur ſtatt quenn truhéuſs! Pihue-é enn-déſs hou tiſſpeennétt quenn horriblemantt! Peen adorable dignn de zouguein toud er houronneu, hag er gouronn ag er gloire éternéle, chetu-hui couronnéd à ſpernn ha miſérablemant toulétt! Face caire ha graciuſs, péhani a raviſſé enn Ælé, men éma oueitt hou praouité,

hou quinaitt! Deulegatt douce ha brillant, chairréd oh doh er sclerdér! Divougueen, divés, beec, guenn eel er flordelisse, ru eel er ross, chetu-hui gouivéd estrange! A hui-é a ouai er hairan Deinn a zou bét jaméss? Pérag enta el lihuë caihuss-cé, er blosseu, er goulieu, er scopitelleu, er gouaitt couailléttcé!... O digosté sacrétt, ô costé diguorétt, ô calon toulétt gued ul lance, gouahiatt goulihuë, cain ronguéd à dauleu souaitt, divréh disscloslétt, deourn ha treitt treſétt guett tacheu! A hou Corff é à huélan, me Map queaih, pé Corff una torfaitour brass bénac? Ha! mé ouair asséss éma hou Corff inoçand é. Ma adorein enta er Horff Divinma! Ma reparein dré inou er goual draittemanteu a zou bétt groeitt tehou! Dréss-peptra, ma voquein er hosté diguorétt, er vamgenn à visericorde, enn orr à hou calon carantéuss! Ah! ma antrein énn hi! Re Chomein ér fournaise à garanté, ér porh à salvédiguiah.

Durantt ma ré er Huiriéſs er Hanveu triſte-zé de Jéſuſs hi Mab, Mari-Madelein né vanque qued à obér hi ré doh treitt Jéſuſs hi mêſtre. Ah! a laré, énn ur ſquillein unn abondance à zareu, hac énn unn teennein hi bleau mileinn gued er braſſan glahar. Ag eelléd a rein guélétt me Jéſuſs marhuë hemp merhuél guettou. Pénauſs vehai dein bihuein hemp d'ou! Ma, er garanté em hrucefiou éhué. Allon, Caranté divinn, na dardétt quétt, chetu me horff, laméd é vuhé guetou, coutantt braſſon; chetu menn deournn ha me zreitt, touléd-intt dré hou tacheu ſpirituéle, luemmoh eid er ré houarn; chetu me mambreu, mêrchett donne énn ai goulieu me Salvér. O pé eellehainn, dré enn tourmanteu a andurehainn, prenein buhé Jéſuſs, me haranté; mé garehai andurr mile martirr d'i rantein dehou. Maiſs allaſs! paré-e, marhuë-é, ſclaſſéd-é é vambreu. Red é didd enta, Madélein, merhuél preſand énn tache-

man, red-é merhuél doh treitt te Salvér carantéuſs, péhani enn déſs he carrétt particuliéremantt, te chériſſétt dréſs er real. O quena eellan merhuél berma, red é dein d'er bihannan, ſtleigeale à-verman ur vuhé truhéuſs, é creiſs enn irvoudeu, enn dareu, er hanveu. Ha mar beenn atterſéd ar guemencé, mé reſſcondou, pénauſs er fidell Madelein enn déſs um gloeſtrétt d'obér béd er fin canveu de Jéſuſs hi Meſtre carantéuſs.

Goudé m'enn deouai er Huiriéſs-Vari ha Mari-Madelein coutandéd ou devotion é quevér Corff marhue Hur-Salvér, enn tri deine unn-éſs hanhuétt déja, enn ambaumaſs, de laréd-é, er frotaſs gued ongandeu préciuſs, el liennaſs é tair linçaile néhué, caire ha fin, hag el lacaſs ér Bé.

Abarh ér Bé-Santéle éma-rétt teoh gobér hou temeurance, Inean Crichein, bihuein ha merhuél inou. Ér Bé-ſantéle éma-rétt teoh um ſébélien guett Jéſuſs, de vihuein

orhétt doh er hompagnoneaheu, narhuë d'er Bétt, de oll vanité; a conduïenn ur bénigenn ruste ha :allétt. Ér Grohic santéle-hontt-é é eliétt cuhétt liessan ma eellehaitt, le irvoudein, de ouilein, de crial gausſ de Bassion ha de varhuë iou Salvér ha hou Toué. Ha dré nn irvoudeu, dareu, criëu santéle-iond, um zissposein d'ou poud ur narhuë uruſs.

*Oræson.*

HUi é enta, ô me Jésuss, à gontamplan dissquenned marhuë g er Groéss. Chetu péguehend enn-ess hou casſétt me honar ha hou ca-anté. Marhuéd é ouéss dré glahar ha :aranté doheemp. Ah! re varhuein, vrasſoh raiſon, dré glahar doh me héden ha dré caranté doh eoh!

O Guiriéss béniguétt, ô Mam enn ffigettan ag enn oll mameu, n'enn é mui azé enn douce croaidur Jésuss ré deoh quemend à consolation, a é ouaih doh enn derhel étré hou ti-

vréh ha m'er ſtairdeaih doh hou ca-
lon. Non-non, n'enn dé mui Jéſuſ
hou joy, hou léhuiné, maiſs hou
ç'affliction, hou praſſan chiffe. O
Mam à h'lahar, me fal dein ama
trouein doh eoh me oll compaſſion;
penn-dé hou Mab décédétt ha lacaid
ér Bé, quitte é à boéne hag à dour-
mantt. O Guiriéſs-Vari, à bégué-
mend à gonſolation ne ouéſs-hui
d'obér! Na diſtérétt vou toutt me
foſſible! me bétt humblemand hou
Mab d'ou conſolein énn hou ç'afflic-
tion; recehuétt é conſolationeu ha
me volanté-vatt. M'ou péd ehué,
Guiriéſs Santéle, dré marhuë hou
Map, ma vou diſtrugéd énn an er
péh a ziſpligehai dehou ha deoh-
hui; ma vou Jéſuſs a viuou énn an;
ha ma raye énn an, hag ahanan,
ha dré onn, toud er-péh a vou é
volanté. Amen.

*Pater*, *Ave*, ma varhuehaimb a
verma d'enn oll devairanceu ag e
Bétt, ha na vihuehaimp muy namei
à vuhé Jéſuſs, é Jéſuſs, aveitt Jéſuſ



## TRIHUEHVETT STATION.

*Er Manné à Olivétt diar béhani Hur-Salvér ressussitéd a vontass énn Néan.*

UNn dra juste ha raisonnable-é, arlerh ma héss-bétt ouillétt quemend diar Bassion Hur-Salvér, ma um réjouissehairr santélemand ag é Résurrection gloriuss, hag ag é Anssantion triomphantt; penn dé dré enn eu Vistére-zé enn-déss aistéd enn digne fréh, er juste recompanse anehai. Ha, pénauss-bénac éma arrihuéd er Résurrection ér Bé-Santéle, naouah d'i célébrein guet mui à cérémoni hag à oulaire, m'i lam ag ul léh é péhani é tamb à huélétt hag à gléhuétt quemend à ganveu gued er Huiriéss ha gued er Vadelein; ha m'i douc d'enn tu aral de Jérusalem, d'er Manné à Olivétt, d'i joentein doh

enn Affansion. Er Manné à Olivétt à zou vifs-à-vifs d'er guér à Jérusalem, ér sau hiaule, mile pafs doh ti. Etré er Manné à Olivéd ha Jérusalem, n'enn défs nameid enn devaleenn à Josaphatt. Er Manné à Olivéd enn-défs tri peenn, enn-ani creifs, enn ihuélan, enn-défs ardro huéh-cantt pafs à ihueldaitt. Inou é huélér splann léh trouaitt cley Hur-Salvér, mêrchéd ér roh a bé um saouafs d'enn Nean.

De gouronnein, eell ma faute, enn dévotion à Stationneu Hur-Salvér énn é Baffion, red-é um dransfportein à ifsprid ar er Manné à Olivétt, hag um lacat émeffque er puemcantt Dificiple péré a ouai él léh fantél-honntt, hag a zou béd teste ag er hairan miracle a zou béd hag a vou jaméfs. Inou é contamplér, é hanaouér gued ur joy douce gloire infini Hur-Salvér carantéufs, ha pénaufs é ma er mortificationeu ag er bétt-man recompanféd er Bédaral. Péh différance étré Jéfufs cru-

ceſiétt ha Jéſuſs glorifiétt ! Sélamb erhad er Horff admirable-hontt, agile, impaſſible, immortêle : delaréd-é, ſcan, yah, buhaic : ſcan, n'enn déſs nétra capable d'enn aréſtein ; yah, n'enn déſs nétra capable d'obér drouc tehou ; buhaic, n'enn déſs nétra capable de lemél é vuhé guetou. Sélamb er Horff, uruſs-cé mile guéh brillantoh eid enn hiaule ér hairan creiſté. Sélamb é Beenn ſacrétt curunétt gued ur gouronne impériale, composéd à guemend a ſtairett ſplandiſſantt eell é ouai à zrein énn é gouronn ſpern. Sélamb er puemp gouli enn déſs groueid enn tacheu hag el lance énn é zeourn, énn é dreid, énn é goſté, péré a daule amiaploh ſclerdér eitt n'enn déſs taulétt na né daulou jaméſs hiaule, louair, ſtairett. Sélamb, ſélamb arhonn-gouar face amiable Jéſuſs, enn Divinité-é é liguernein arnehou, enn déſs ean rantétt quer caire ha queſ graciuſs. Sélamp min, figure, geſteu, majeſté, gloére,

ſplandér, ſuite, compagnoneah er Jéſuſs-hond a ouai durand é Baſſion enn Deinn a ganveu. Chetu Ean é vontein d'enn Néan dré é bropre vêrtu, é creiſs unn nombre infini à Ælé, péré a gann é victoairieu, é vellationneu, é driompheu. Remairquamb éhué toud er Haptivétt ſantél hond, enn déſs délivréd ag el Limbeu, a gaſſe guetou d'er Baraouiſs; ag énn ur raviſſemand ar enn oll marveilleu zé, laramp gued enn Aboſtole San Paul : *Videmus Jeſum propter Paſſionem mortis, gloriâ & honore coronatum.* ( Aux Hébreux. Ch. 2. ℣. 9. ) Ni a huélé Jéſuſs couronnéd à oulaire hag à inour, é récompanſe ag é Baſſion hag ag é varhuë.

*Oræſon.*

O Jéſuſs, me Salvér ha menn Doué, reſſuſſited à varhuë de vihuë, montétt gloriuſs énn Nean, afééd ér Baraouiſs énn tu déheu d'ou Tad-Eternéle, m'ou meſſe, m'ou

énicq, m'ou çadore, mé um gonſacre, mé um gloaiſtre deoh de virhuiquin, me iſſpritt de chongeal perpéd enn ah, me halon d'ou carein hemp ſom, me zeat de gomſs liéſs ahanoh, menn diſſcoharn de gavein plijadur é-cléhuétt comſs ahanah, menn deulegatt de ſélétt guett devotion hou limageu, me zreitt de onétt liéſſan ma eellein d'enn Iliſieu, toutt me horff d'andurein ur boéne bénag à-balamor deoh. Recéuett, me Jéſuſs, me Salvér ha menn Doué, receuétt guett hou madeleah ordinaire enn intantion vad a inſſpirétt tein berma, ha na bermetétt jaméſs ma vou hanni dannétt ag er ré a vou bétt dévott de Stationneu hou Paſſion ha hou marhuë; maiſs ma yein[illegible] toutt d'er Baraouiſs, de um [illegible] ſein gued er-ré uruſs ag er gloéd ha fini à behani é jeouiſſeu hag é j[illegible] ſehaitt durant enn Eternité. A-zoh *Pater*, *Ave*, ma criſſcou baitt, enn dévotion d'er Stationneu à [illegible] ſion Hur-Salvér.

truhé doh e[illegible]



## ORÆSON DE JESUSS CRUCEFIÉTT,

*D'ur boud unn Agoni urufs, hac ur Marhuë santèl.*

MEnn douce hac adorable Salvér Jésufs crucefiét, dré hou calon caranteufs, dré enn houand é-ouefs à falvédiguiah er béherion hac er béhouréfett, dré hou Paffion cruéle, dré hou ç'Agonie truhéuts, dré er Gouaid é ouéfs oll fquillett, dré er recommandation ou pouai groaid à bou ç'lnean pure de Zoué hou Tatt, dré enn taule hri ou pouai lauffquétt quentt merhuél, dré hou téuéhan huannad, ha dré hou marhuë, péhani a zou béd enn accompliffemand ag enn aivre a honn Redamption, m'ou conjure ma blijou gueneoh quemérein truhé doh ein berman, hac énn amzér à me Agonie, ha de receu ... fperéd étré hou teourn hac ér varlenn à ...ricorde énn ére à me marhuë.

O...en.

O

vihuë... aféèd ... T...

...teitt ér Halvar dré enn-ani enn-défs féd el Livre-man, ér blai 1654, enn de à Huinér-er-Groéfs, dirag el léh ma ouai bett plantétt Groéfs Hur-Salvér.

## LITANIEU

*A Bassion Hur-Salvér* JÉSUSS-CHROUISTT.

EUtru-Doué, hou-pé truhé doh eemp.

℟. Eutru-Doué, hou-pé truhé doh eemp.

Tad Eternéle, hou-pé truhé doh eemp.

℟. Tad Eternéle, hou-pé truhé doh eemp.

Map te Zoué, hou-pé truhé doh eemp.

℟. Map te Zoué, hou-pé truhé doh eemp.

Spérétt-Santéle, hou-pé truhé doh eemp.

℟. Spérétt-Santéle, &c.

Drindéd adorable, unn Doué he... quin, hou-pé truhé doh éd ha ... truhé doh eemp

℟. Drindéd adorable, &c.

Jésuss, chéléhuétt honn pe d-à-zoh

℟. Jésuss, chéléhuétt, &c. uaitt,

Jésuss, recéhuétt honn péd runn

℟. Jésuss, recéhuétt, &c.

Jésuss, abiméd énn incarnation, hou-pé truhé doh eemp.

R/. Jésuss, abiméd, &c.

Jésuss, ganned én ur hreu noss Nenndelêc, R/. Hou-pé truhé doh eemp.

Jésuss, ér Circoncision blesséd ha mêrchéd eell ur péhour,

Jésuss, classquétt t'er marhuë dré er Roué Hérode,

Jésuss, goual logétt, goual usquétt, goual vaguétt,

Jésuss, ancouéhétt é bouticle ur peur Artisantt béd enn ouaid à dregontt vlai,

Jésuss aboeissantt de Vari ha de Joseb,

Jésuss, én deserh hemp tam bouitt durantt deu huiguentt dé,

Jésuss, tantétt ha transsportéd ar houeenn enn Tample dré er ... Isspritt,

O ... eeil ur sujétt é paiein unn ... de César,

vibué ... annhuétt dré en Uséuion,

aséed ... our, fol, forcér positétt,

... uis, ar é zeulin é olhein treid en Abostolétt,

Hou-pé truhé doh eemp.

Hou-pé truhé doh eemp.

Jésuss, ér jardin à Olivétt glaharéd ha vagannétt a-gauss d'onn péhédeu,

Jésuss, é huisein enn deure ag er gouaid aveid omp,

Jésuss, gùerhétt ha trahissétt guett Judass,

Jésuss, enn-déss recehuétt guett caranté boque enn traitour Judass,

Jésuss, quemérétt, ariétt ha stleigétt dré er Soudardétt,

Hou-pé truhé doh eemp.

Jésuss, abandonnétt dré enn Abostolétt,

Jésuss, tauléd énn Torand à Cédron,

Jésuss, gouapeitt, anjuliétt ha jotadétt,

Jésuss, diusquétt nuah béta pedair guéh,

Jésuss, doh ur pilér fouaitéd ha quignéd à dauleu,

Jésuss, é-vaganein, distagued-à-zoh er pilér, couéhéd énn é ouaitt,

Jésuss, gurunétt gued ur gurunn spern,

Hou-pé truhé doh eemp.

Jésuſs, gued ur goh vantell ru ar é ziſcoai, ur gorzeenn énn é zournn, horriblemantt gouapeit,
Jésuſs, comparagétt doh er multrér Barrabaſs,
Jésuſs, dré enn Uſéuion eſtimétt falloh eitt Barrabaſs,
Jésuſs, goulennétt t'er marhuë dré er Juivétt,
Jésuſs, condannétt d'er marhuë ag er groéſs dré el lache Pilate,

Hou-pé truhé doh eemp.

Jésuſs, enn dés dougued er Groés d'er Halvar,
Jésuſs, affligétt ér rancontre ag é Vam,
Jésuſs, dré er pouiſs ag é Groéſs bleſſéd ér ſcoai,
Jésuſs, couéhéd édan er béh ponér ag é Groéſs,
Jésuſs, carguettoh à honn pehedeü aveitt na ouai ag er Groéſs à buemzéc troaittét,
Jésuſs, ſtaguétt doh er Groéſs guett tacheu,

Hou-pé truhé doh eemp.

Jésuſs, cruellemantt ſtleigétt ha

horoſſétt dré er Vourréuion, de blantin er Groéſs énn i léh, Hou-pé truhé doh eemp.

Jéſuſs, tachett ér Groéſs étré deu laire,

Jéſuſs, doh er Groéſs cargued à anjulieu hag à vlaſfêmeu enn Uſéuion, Hou-pé truhé doh eemp.

Jéſuſs, enn déſs pardonnétt dé Vourréuion, hag enn déſs pédéd aveitt-ai,

Jéſuſs, enn-déſs teſtamantétt teemb er Huiriéſs-Vari, Hou-pé truhé doh eemp.

Jéſuſs, abreuvétt gued veiſtre ha gùinaigre,

Jéſuſs, durantt taire ére doh er Groéſs é andur enn tourmanteu horriplan, Hou-pé truhé doh eemp.

Jéſuſs, quentt rantein é Spérétt a um glemm, eell penn dévéhai é Dad enn délézétt,

Jéſuſs, marhuéd étré divréh er Groéſs.....

*Areſtéd aman ur momant, ha um abimétt dirac Doué er Mab, é verhuél aveid oh...*

Jéſuſs, aboeiſſant d'é Datt béd er marhuë méhuſs ha cruéle ag er Groéſs, Hou-pé truhé.

Jésuss, marhuë ér Groéss, é goſté diguorétt hag é galon bleſſétt guett unn taule lance. Hou pé.
Ouéne Divinn, péhani a efface er péhédeu ag er Bétt,
℟. Pardonnétt temp honn péhédeu.
Ouéne Divinn, péhani a efface er péhédeu ag er Bétt,
℟. Recehuétt honn pédenneu.
Ouéne Divinn, péhani a efface er péhédeu ag er Bétt,
℟. Hou-pé truhé doh eemp.
Jésuss, chéléuétt honn pédenneu.
℟. Jésuss, chéléuétt honn pédenneu.
Jésuss, recehuétt honn pédenneu.
℟. Jésuss, recehuétt honn pedenneu.

## *Oræſon.*

JEſuſs, Salvér er-Bétt, péhani a zou diſquennéd ag enn Nean ar enn Douar de ſquill toutt hou couaitt é remiſſion à honn péhédeu, ni hou ſupli gued humilité, de rein deemb (hag à eſſpéramp dré hou madeleah infini) er gonſolation de gléhuétt dré er Jugemantt-Général hou pouéh douce é larétt teemp: *Deitt, tutt éniguétt ha carétt guett me Zatt.* Amen.



## ENN EXPLICATION ag er principalan Cérémonieu ag enn Ovérenn.

*ENN Amitt.*

Enn Amid a represante er Mouchette ville a ouai bét lacaid ar face Jésuss-Chrouist, é Sale Caife : houari, péhani a rass bourd brass d'enn Usénion ar gouste Hur-Salvér.

*Enn Aube.*

Er sai hueenn a ouai-bétt reitt de Jésuss é ti Herode, sai péhani a zisscoué é ouai tremeinned eid ur soll.

*Er Ceinture pé er Grouiss.*

Er gordènn guett péhani é ouai bétt Jésuss ariètt drè er hreiss, ha stleigétt ag er Jardin à Olivétt béd er guér a Jérusalem.

*Er Manipule.*

Er gordeenn guett péhani é ouai bett staguètt Jésuss doh er piléer énn é Flagellation.

*Er Stole.*

Er gordeenn a ouai bétt laquaid é gouc Jésuss de onétt d'er Halvar.

*Er Casul.*

Er Groéss à buemzéc troaitétt à ouai bétt rett de Jésuss doug, hag er blessass cruellemand ér scoai, édan er bouiss a béhani é conéhass é creiss er guér à Jérusalem.

*Er Bailaig é um bréparein hag é um ufquein.*

Enn Arhéle Gabriél a falud er Huiriéfs-Vari; hag hi a ra hi honfantemantt d'enn Incarnation à Vab Doué, enn Eile-Berfon ag enn Drindérr.

*A bé ẓa er Bailaic d'enn Autair.*

Jéfufs-Chrouift a ya d'er Jardrin à Olivétt, é Inéan trift hag affligétt.

*A bé vonte er Bailaic d'enn Autair, á bèen, hemb larein pédenn er bétt.*

Enn aifemantt guet péhani é eellé Adam confs doh Doué, um antrerenein familié-remantr guetou à-gommance.

*A' bé ẓifquenn er Bailaic a-ẓoh enn Autair.*

Adam chafféd ag er Baraouifs-Terref-tre à-gaufs d'é béhétt.

*Er hommancemand ag enn Ovérénn.*

Jéfufs-Chrouift arrihuéd ér Jardrin à Olivétt a ra é Oræfon d'é Datt.

*D'er* Gonfiteor.

Jéfufs-Chrouift profteroéd ha vaganned é huifein enn deure ag er goaitt.

*Er Bailaig é voquein d'enn Autair.*

Jéfufs-Chrouift trahifféd dré ur boque.

*Er Bailaig a ya de gorne enn Autair.*

Jéfufs-Chrouift quemèred, aṛied, ha ftleigétt.

*Er Bailaig a leine enn* Introit.

Huannaden enn Tadeu-Sanréle eit don-nédiguiah er Meffie. *Ha* Jéfufs intérogéd

é Paléſs Anna, Tadaic de Caïfe, er Pontiff.

*D'er* GUIRIÉ-ELEISON.

Jéſuſs-Chrouiſt nahétt tair guéh dré Bierre é Paléſs Caïfe.

*D'er* GLORIA IN EXCELSIS.

Jéſuſs-Chrouiſt, er Meſſie, ganned é Bétléemm, viſitétt dré er Vngulion hag adorétt guett tri Roué ag enn Oriannit.

*Er Bailaig a ziſtro doh er Boble de larétt:* DOMINUS VOBISCUM.

Jéſuſs-Chrouiſt a féle Pietre hag el laca de ouilein é béhétt.

*D'enn Aboſtole.*

Doué a gaſſe liéſs Profaitétt de gonſolein é Boble é hrateaih tehai ur Meſſie. *Ha* Jéſuſs-Chrouiſt a gonduiér de Bilate hag a accuſér dirac tou.

*Er Bailaig goudé enn Aboſtol a leine ouah inou.*

Perdégueu S. Iéhann er Badéour de ziſſpoſein er Boble de receu Jéſuſs-Crouiſt, péhani a ouai énn ou miſſque, hag a ziſſcoué même dehai viſiblemantt.

*Er Bailaie ſoupled é creiſs enn Autair a lar:* MUNDA COR MEUM.

Penauſs é teliamb éhué gobér honn poſſible de ſeſſcontt de hraceu Doué, ha profiteïn perhuéh anehai. *Ha* Jéſuſs devaïet, d'er Roué Hérode, ne reſſcontt guir er-bétt.

*El Livre a changér a du.*

Doué a abandon er Juivéd perpéd

obſtinétt, énn ur haſſe eoo Aviéle d'enn Idolatrétt.

*Er Bailaig a dro à hantér doh er boblè durant ma leine enn Aviéle.*

Jéſuſs-Chrouiſt né um ziſſco nameid à-hantér, ha ouah d'enn eulegatt tromble ag er Fé; maiſs ér Baraouiſs oi a huélou Doué face-oh-face.

*Enn Aviél.*

Jaméſs n'ur-behai hanaoued er gùir Léſenn quenavé ména-bétt diſſcaitt teemp. Ha Jéſus-Chrouiſt caſſéd à Bilate de Hérode hag à Hérode de Bilate.

*Er boble a ſau d'enn Aviél.*

Aboeiſſance pronte er boble à-viſſcoah d'eon Aviéle, hag ou fidélité dréſs er real.

*Er Bailaic a voque de Livre enn Aviéle.*

Reſſpétt braſs er Vailean ag er fauſs Léſeenneu d'eno Ampereurétt Paiein, hag er-ré Habilan ha Pihuiquao ag Bétt d'enn Aviéle.

*D'er* Gredo.

Enn Aboſtoléd a rann er Bétt étré dai, de Berdéc partoud enn Aviéle; hag a ſiélle er Fé à Grecheneah guett ou goaitt.

*Enn* Dominus vobiscum, *a lar er Bailaic goudé enn Aviele*

Er-ré excommuniétt hag er-ré a gatechimait de receu er Vadienn, boutéd érméſs ag enn Iliſs; er Bailaic a gouvi enn aſſiſtandéd énn Ovéreenn de griſſquein ou devotion, rag é ha de lacad ar enn Autair

er même Hosti a zou-bétt guéh-aral sacrefiéd ar er Groés ha er renéhuéein éhué er circonstanceu principalan ag er Bassion.

*A bé vé diussquéd er Halice.*

Jésus-Chrouist diussquétt nuah aveid er Flagellation.

*A bé vé offréd enn Hosti, péhani a deli um gavéd édan apparanceu er Bara ag er Güin.*

Jésus-Chrouist ariétt doh er pilér ha cruellemant flagellét

*A bé laca er Bailaig-er Patenne édan er Horporal.*

Er Juivétt chométt dall é-creiss er sclerdér ag er Religion à Grechéneah.

*Er Bailaig é olein er Halice arlerh m'enn désſ ean offrétt te Zoué.*

Jésus-Chrouist couronnétt gued ur Gouronn spernn.

*Er Bailaig é olheinn é zeourn.*

Jésus-Chrouist dissclairiéd innoçantt dré Bilate, péhani a olh publiquemand é zeourn.

*Enn* ORATE, FRATRES.

Jésus-Chrouist présantét d'er Boble, un tam coh vanteel ru pourpre ar é zisscoai, ur gorzeenn énn é zourn, comparagétt doh Barabass hag estimétt falloh.

*Er Buſace hag er* SANCTUS.

Jésus-Chrouist condannétt injustemantt de verhuél doh ur Groés.

*Er Bailaic a béd enn Eutru Doué é segrétt.*

Marhuë unn Doué a zou ur Mistère éraug ispritt Map-Deine, enn dés lacaitt souhétt Tutt, Ælé ha diaulett.

*Er Bailaig à joente é zeourn hac a zalh é beenn souplétt de bedein aveit er-ré Vihuë.*

Jésuss-Chrouist a zoug é Groéss.

*Er Bailaig a olo enn Hosti gued é zeourn.*

Jésuss-Chrouist carguettoh à honn péhédeu eid ag er bouiss ponér ag é Groéss. *Hag* Fr Huiriéss é vaganneìn, er Mairhéd à Jérusalem é huannadein guéit truhé doh Jésuss: Jésuss é rein é Borteraitte d'er Véronicq, péhani a dorchass devotemand é Face.

*Er Bailaig é obér liéss signe er Groéss ar enn Hosti quentt prononcein er Guirieu sacrétt.*

Jésuss-Chrouist tachétt doh er Groéss.

*Enn Hosti a saouér.*

Jésuss-Chrouist saouéd er Groéss.

*Er Halice a saouér éhué.*

Jésuss-Chrouist a squill béd enn déuéhan banig ag é Ouaitt précieuss.

*Er Bailaig a ra ouah signeu-Croéss ar enn Hosti.*

Jésuss-Chrouist anjuliétt dré enn Usêuion doh er Groéss, péré a scopé même doh tou durantt enn tair ére ma ouai bétt é buhé.

*Er Bailaig é zeourn jointéd hag é beenn soupléd é pedein aveid er-ré Tremenett.*

Jésuss-Chrouist é bédein éveid é Vourreuion ha Blasfémerion,

*Enn* NOBIS QUOQUE PECCATORIBUS.

Jéfufs-Chrouift a affure er Baraouifs d'el laire-matt.

*Er Bailaig quentt er* BATER *a ra Croifleu ar enn Hofti, ar er Boble, ar-nehou é huénan.*

Dré varhuë Jéfufs-Chrouiftt Doué a daule é veennoh ar honn labour, hag a ra deemp, gueti honn neceffitéieu tamporéle, er graice d'obér unn ufage vad a nehai.

*Er* BATER

Jéfufs a deftamand teemb er Huiriéfs-Vari.

*Er Bailaig é tifolein er Halice quentt deuhantérin en Hofti.*

Jéfufs-Chrouift abreuvétt guet veiftre ha gùinaigre.

*A bé dorér enn Hofti.*

Jéfufs-Chrouitt enn ur verhuél ér Groéfs a laca é Inéan étré deourn é Datt.

*Er Bailaig a laca enn tam ag en Hofti ér Halice.*

Inean Jéfufs-Chrouiftt a ziffquenn él Limbeu.

*Enn* AGNUS DEI.

Heilleih ag er Juivétt, péré de varhuë Jéfufs-Chrouitt a huélafs enn hiaul fclimpfétt, a gléhuafs enn oll tintamare, péhani a arrihuafs nezé, a um gonvertiffafs.

*Er Bailaic foupléd iféle quend er Guemunion.*

Calon Jéfufs-Chrouift toulétt gued ul lance, a fquìll enn deur roufs.

*Quemunion er Bailaic.*

Corff Jésufs-Chrouift laqueid énn ur bé néhué.

*Er Bailaig a chaire er berhonnigueu ag enn Hosti.*

Doué a oulenn ma brofitehair ag er vihannan ag é graiceu.

*Er Bailaig a olh é Galice.*

Corff Jésufs-Chrouift ambaumétt.

*Er Halice a usquérr hag a olérr.*

Er mein hac er fiélle a laquér ar bé Jésufs, ha Soudardétt d'er gouarn.

*Dégaffein a-rérr el Livre d'er hosté ag enn Autair à béhani e ouai-bétt laméts.*

Er Juivétt quend'er Jugemantt Generale a um gonvertiffou, é hanaouein Jésufs-Chrouift eid er gùir Meffi promettétt.

*Er Halice aligéd, er Bailaig a ya de leinnein ur momand el Livre.*

Refurrection Jésufs-Chrouift, quér fplan, ma cléhueér même er Soudardétt ag er Bé doh hi ferdec à bouifs ou feenn.

*Er Bailaig diftroüitt doh er boble é creifs enn Autair é larét,* DOMINUS VOBISCUM.

Jésufs-Chrouift a um ziffco d'é vam, nezé de Vari-Madelein, de San Pierre, d'enn Abostoléd ha d'enn Difciplétt.

*Enn déuéhan Oræfon.*

Jésufs-Chrouift a forme enn Ilifs, é apparisffein liéfs d'é Zifciplétt.

*Enn* ITE MISSA EST.

Jésufs-Chrouift deuhuigueentt dé gou-

dé é Resurrection a vonte triomphantt d'enn Nean dirac é Vam, é Abostoléd, é Ziscipléd, ag a inou a gaste dehai er Spérétt-Santéle.

*Er Bailaig a ra é Vénédiction.*

Jésus-Chrouist ér Jugemantt-Generale, arleth m'enn devou condannétt er-ré Vèchantt d'enn Ihuernn, a reye é vénédiction d'er-ré Vatt.

*Er Bailaig é onnétt de gorne enn Autair :*

Jésus-Chrouist é conduïein guetou er-ré Salvétt d'er Baraouiss.

*Ansin d'enn dehuéhan Aviéle.*

Jésus-Chrouist é lacad er Seentt, Corff hag Inean, é possession ag er Gloére-Eternéle; ha doh ou rantein uruss dré er Vision à Zoué face-oh-face.



## ER BÉDENN DE VITIN.

† Énn Annhuë enn Tad, ag er Mab, hag er Spérétt Santéle. Amen.

*Chongeamp é presance ènn Eutru Doué, ma vehaimp devottoh ènn unn Oræson.*

MEnn-Doué, ni a ouair é hoh par-tout, é huélétt, cléhuétt toutt, é hanaouétt béd enn donne à honn halon; ha ni a gréd é hoh ama guenaimb é chéléhuéd hag é recéhuein honn pédenneu.

*Assaiamp rantein de Zoué enn inour a deliamp tehou : Adoramb-ean : Truguairecamp-ean : Um offram tehou, ha goulennamp guettou é graisseu.*

*Acte à Adoration.*

UMblemantt prosternétt dirac hou Majesté, Doué Oll-buissantt, Crouéour d'enn Nean ha d'enn Douar, Mæstre Generale dréſs quemenntra zou oll, ni hou çadore, ni hou çinour, ervé ma homp ca-

pable : Ni a grétt ferme enn oll Articleu ag er Fé ; Ni a espére énn ah guett confiance : Ha ni hou car à greifs honn halon.

*Acte à Drugairé.*

NI hou trugairéca, ô menn Doué, ag enn oll madeu ha graiffeu hunn éfs recehuétt de-gueneoh ; hou-poud honn lacaid ér Bétt, honn prenétt, honn groeitt Crichenion Catolic, honn honfervétt bétt berma, hag enn nofs-ma déuéhan.

*Acte à Offrande.*

MEnn Doué, ni a hum gonfacre oll d'ou cloére, Corff hag Inean : ni a offre deoh honn chongeu, honn destrieu, honn honzeu, honn obéreu, honn poénieu ; péré a joenntamp doh Passion ha doh Marhuë Hur-Salvér.

*Acte à Ouleen.*

POurvaiett teemb, ô menn Doué, dré hou madeleah infini, honn oll necessitéieu tamporéle ha spirituéle. Dréss-pép-tra

pardonnétt teemp honn péhédeu; reitt-temp er graiſſe n'ou ç'offanſehaimp mui? maiſs m'ou ſervigehaimb quer fidéle, ha m'ou carehaimb quer parfait ma eellehaimp hou qùéléd énn hou Parahouiſs.

*Er Bater.*

HOnn Tatt, péhani zou énn Nean, hou ç'Annhuë re-vou ſantified, hou Ranteleah degaſſétteemp; hou Volanté re-vou groueitt quin énn Nean, quin énn Douar: reitt-teemp hirihuë honn bara pamdiaic; ha pardonnétt-teemp honn offanceu, eell ma pardonamb d'erré enn-déſs honn offancétt; ha n'onn lauſſquétt quétt de gouéh énn tantation; maiſs délivrétt-ni ag enn droug. Amen.

*Enn Ave Maria.*

NI hou ſalutt, Mari, leine à graiſſe, enn Eutru-Doué a zou gueneoh; hui zou béniguétt dréſs enn oll Grouagué; ha béniguétt-é er Fréh à hou Corff, Jéſuſs.

Santéſs

Santéss Mari, Mam de Zoué, pédéd aveid omp, péherion, berma ha d'enn ére a honn marhuë. Amen.

*Er Credo.*

MÉ gréd é Doué, enn Tad Oll-Puissantt, Croueour d'enn Nean ha d'enn Douar. Hag é Jésuss-Chrouist é Vab unic hunn Eutru. Péhani a zou bétt concéhuétt dré er Spérétt-Santéle, ganned ag er Huiriéss-Vari. Ean enn déss andured édan Ponce-Pilate, a zoubétt crucefiétt, marhuë ag interêtt. A zou dissquenned él Limbeu, hag enn drivétt dé a zou ressussitéd à varhuë de vihuë. A zou montéd énn Nean, hac a zou aséed énn tu déheu de Zoué, enn Tad Oll-Puissantt. A inou é teye de jugein er-ré Vihuë hag er-ré Varhuë. Me gréd er Spérétt-Santéle, énn Ilis Santéle Catolic; er Guemunion ag er Seenntt; er Remission ag er péhédeu, er Resurrection generale ag er hicq; hag er Vuhé Eternéle. Amen.

## LITANIEU

*Ag enn Hannhuë Santéle à* JESUSS.

Eutru-Doué, hou-pé truhé doh eemp.
℟. Eutru-Doué, hou-pé truhé.
Tad-Eternéle, hou-pé truhé doh eemp.
℟. Tad-Eternéle, hou-pé truhé.
Map te Zoué, hou-pé truhé.
℟. Map te Zoué, hou-pé.
Spérétt-Santéle, hou-pé truhé.
℟. Spérétt-Santéle, hou-pé.
Drindéd adorable, unn Doué hemp quin, hou-pé truhé doh eemp.
℟. Drindéd adorable, &c., hou-pé.
Jésuss-Chrouist, Salvér er Bétt, chéléhuétt honn pédenneu.
℟. Jésuss-Chrouist, Salvér er Bétt, chéléhuétt, &c.
Jésuss-Chrouist, Salvér er Bétt, recehuétt honn pédenneu.
℟. Jésuss-Chrouist, &c.
Jésuss, gùir Vap te Zoué, hou-pé.
℟. Jésuss, gùir Vap te Zoué, hou-pé.

Jésus, Roué à oulaire,
Jésus, hiaule à justice,
Jésus, Map d'er Huiriés Vari,
Jésus, patiantt,
Jésus, obéissantt,
Jésus, douce hag umble à galon,
Jésus, mameen à vuhé,
Jésus, fournaise à garanté,
Jésus, mirouére à berfection,
Jésus, sagesse éternéle,
Jésus, gùir sclerdér,
Jésus, gùir madeleah,
Jésus, er Begul matt,

Hou-pé truhé doh eemp.

Jésus, honn refuge,
Jésus, honn Tatt,
Jésus, honn trésor,
Jésus, joy enn Ælé,
Jésus, Roué er Batriarchétt,
Jésus, Insspiration er Brofététt,
Jésus, Maistre enn Abostolétt,
Jésus, doctor enn Evangelistétt,
Jésus, neerh er Vartirétt,
Jésus, gloére enn Esscobétt,
Jésus, Santeleah er Vailean,
Jésus, essperance er Venéh hag el Leannesétt,
Jésus, pureté er Gùiriésétt,

Hou-pé truhé doh eemp.

Jésuss, priaitt honn Ineaneü,
Jésuss, couronn ens oll Seenntt,
Jésuss, Hou-pé truhé doh eemp.
Ouéne divinn, &c, pag. 116.

*Unn lacamb édan protection er Huiriéss, ha um recommandamp d'enn Ælé ha d'er Seennt.*

Guiriéss Vari, Mam de Zoué, ni a um rejeouisse ag er graisseu particuliére e-ouéss-béd ar enn Douar, hag ag er gloére a recehuéd ér Baraouiss. Ni a um laca édan hou protection; pedéd enn Eutru-Doué aveid omb, é-spécial énn ére à honn marhuë.

Ælé uruss, ni a um joénnte guenoh ér messationneu continuéle a rétt de Zoué, présantéd honn intantion vatt tehou. Ha hui hunn Ælétt-Gardiein, dihueennétt-ni doh enn anemisét à hun Salvediguiah; groueitt-teemp quer matt compagnoneah énn noss hag énn dé, ma eellehaimb é statt vad achiuein honn buhé.

Santt Iéhann-er-Badéour, S. Jojëp, sant Pierre ha sant Paule, sant

N. Patromm er barésſ, Send à béré é tougamb enn annhuë, ha hui oll, Seenntt ha Santézétt, pédéd enn Eutru Doué aveid omp, ma vehaimb abreste énn hou compagnoneah.

*Enn Angelus.*

ANgelus Domini nuntiavit Mariæ. ℟. Et concepit de Spiritu Sancto. Ave, Maria.

Ecce ancilla Domini.

℟. Fiat mihi secundùm verbum tuum. Ave, Maria.

Et verbum caro factum est.

℟. Et habitavit in nobis. Ave.

Ora pro nobis, sancta Dei Genitrix.

℟. Ut digni efficiamur promissionibus Christi.

*Oremus.*

GRatiam tuam quæsumus Domine, mentibus nostris infunde; ut qui, Angelo nuntiante, Christi Filii tui Incarnationem cognovimus, per Passionem ejus & Crucem ad Resurrectionis gloriam perducamur. Per eumdem, &c. ℟. Amen.

*Ramb ama publiquemand ur merche ag er garanté a zouguamb d'onn Nessan, énn ur bêdein aveid er-ré Vihue hag aveid er-ré Varhue. Ni a larou ennta ur Bater hag unn Ave Maria aveid enn-neimb enn devehai groueitt pé a ganhai gobér unn drouc bénac teemp; aveitt perseverance enn Dutt devott, aveitt conversion er beherion, aveitt soulagemand enn dutt clan: aveitt consolation enn dud affligétt; aveid honn quérent ha honn ameiétt: aveid er hetan ag er Gompagnoneah hag ag er Baréss a vou galhuétt de jugemand enn Eutru-Doué; aveid er-ré oll ma homb obligétt de bédein, é-particuliér aveid enn Eutru Esscop.*

PAter noster, qui es in Cœlis, sanctificetur Nomen tuum: adveniat Regnum tuum: fiat Voluntas tua, sicut in Cœlo & in Terrâ.

℟. Panem nostrum quotidianum da nobis hodiè, & dimitte nobis debita nostra sicut & nos dimittimus debitoribus nostris. Et ne nos inducas in tentationem, sed libera nos à malo. Amen.

Ave, Maria, gratiâ plena, Dominus tecum: benedicta tu in mulieribus, & benedictus fructus ventris tui, Jesus.

℟. Sancta Maria, Mater Dei, ora pro nobis peccatoribus nunc & in horâ mortis nostræ. Amen.

De profundis *aveid enn ineanneu a zou ér Purgatoir.*

DE profundis clamavi ad te, Domine : Domine, exaudi vocem meam.

℟. Fiant aures tuæ intendentes: in vocem deprecationis meæ.

Si iniquitates observaveris, Domine : Domine, quis sustinebit ?

℟. Quia apud te propitiatio est : & propter legem tuam sustinui te, Domine.

Sustinuit anima mea in verbo ejus : speravit anima mea in Domino.

℟. A custodiâ matutinâ usque ad noctem : speret Israël in Domino.

Quia apud Dominum misericordia : & copiosa apud eum redemptio.

℟. Et ipse redimet Israël : ex omnibus iniquitatibus ejus.

℣. Requiem æternam : dona eis, Domine.

℟. Et lux perpetua : luceat eis.

*Oremus.*

FIdelium, Deus, omnium conditor & redemptor, animabus famulorum, famularumque tuarum remiſſionem cunctorum tribue peccatorum; ut indulgentiam, quam ſemper optaverunt, piis ſupplicationibus conſequantur. Qui vivis & regnas, &c. ℟. Amen.

Requieſcant in pace. ℟. Amen.

*Gourhiaimeenneu Doué.*

UNn Doué hemp quin a adori,
Ha parfaitemand a gari.
Na doui jaméſs enn Hanhuë à Zoué,
Me n'enn dé réd é güirionné.
Ceſſe pep Sul à labouratt,
Hag implé-ean dévote matt.
Tatt ha Mam à galon-vatt car,
Aveit bihuein peell ar enn Douar.
Na vaiſs multrér de zein er-bétt
A volanté nag à effêtt.
Na vaiſs paillard énep fæçon,
A gorff nag à intantion.
Madeu deinn er-bétt né lairrei,
Nag eineip ræſon n'ou dalhei.

Birhuiquin gueu né lavari,
 Nag éhué fauss teste né vi.
Enn Aivre ag er Hicq ne zéfiri
 Meid é priédereah é bé vi.
Mad ar enn Douar né houantehi
 Aveit te-voud intt dré dromperi.

*Gourhiaimeenneu enn Ilifs.*

SUl ha Gouil cleu enn Ovéreenn
 Ell ma teli pep gùir Grichenn.
Te béhédeu a govessi
 Ur huéh er blai, mena réfs mui,
Ha te Salvér a recehui
 Pep Pasque, humplan ma eelli.
Santesi toud er Gouilieu
 Ordreinnéd, eell er Sulieu.
Er Houarifs hag er Houartualeu
 A yuni hag er Vigilieu.
D'er Sadournn, éhué d'er Guinér
 É ma Vigile é pep amzér.
Airaideu er bétt né ri quétt
 Énn amzér meidé dihuennétt.
Ha d'enn Ilifs enn Déaugueu
 A bayi oll hemp gobér gueu.
 Doué a reye deemb unn déuéh mad, ur vuhé santéle hag ur marbuë urufs. ℟. Amen.

## ER BÉDENN DE NOSS.

† Énn Annhuë en Tad, hag er Mab, hag er Spérétt-Santéle. Amen.

*Chongeamb é présance enn Eutru-Doué, ma vehaimb devottoh énn unn Orœson.*

MEnn Doué, ni a ouair é hoh par-toutt, é huélétt, é cléhuétt toutt, é hanaouétt béd enn donne à honn halon; ha ni a gréd é hoh ama guenaimb é chéléhuéd hag é récéhuein honn pédenneu.

*Adoramb Doué : Trugairécamb ean : ha goulennamp pardon deguetou.*

UMblemantt proſtêrnétt dirac hou Majeſté, Doué Oll-Puiſſantt, Croueóur d'enn Nean ha d'enn Douar, Mêſtre Generale dréſs quemenntra zou oll ; ni hou ç'adore, ni hou ç'inour, ervé ma homp capable : Ni a grétt ferme enn oll Articleu ag er Fé : Ni a éſpére énn ah guett confiance : Ha ni hou car à greiſs honn halon.

NI hou trugairéca ag enn oll madeu ha graiſſeu hunn-éſs recehuétt de-gueneoh : hou-poud honn lacaid ér Bétt, honn prenétt, honn grouéit Grichenion Catolic, honn honſervétt bétt berma, hag hirihuë dévéhan.

MEnn Doué, reitt-teemb er graiſſe d'anaouein er péhédeu à béré é homp cabluſs ha d'onn boud ur gùir contrition a nehai.

*Areſtamb ur momantt d'examinein honn honſciance. Petra em-behai-mé chongétt hirihuë einép de Léſeenn Doué? Pétra em-behai-mé houantéitt? Pé larétt? Pé grouéit? Pé manquéd à obér?*

Unn tamig arſau aman.........

*Groamb unn Aĉte à Gontrition.*

PArdon, menn Doué, miſericorde dré Ouaitt préciuſs J. C. me méſs quai ha glahar braſs ém halon m'em boutt hon ç'offancétt, rac ma hoh unn Doué mad, hag a vérítt boutt carét dréſs quementra zou oll.

Mé bromette dré hou craiſſe né retournein mui d'er péhét. Me reye

pénigenn ag er ré em-és commettett. Ha gùell vehai guenein merhuéll mil gùéh quenntoh aveitt hou ç'offansein mui jaméss.

*Confiteor é Berhonnéc.*

ME govessa doh Doué Oll-Puissantt, doh er Huiriéss-Vari, doh Sant Miquéle Arhêle, doh Sant Iéhan er Badéour, doh enn Abostolett Santéle Pairr ha Paul, ha doh enn oll Seentt, rac me méss péhétt rai, dré chongeu, dré gonzeu, dré aivreu : dré me faute, dré me faute, dré me faute brassan.

Rac-cé me béd enn Entron-Varia urùss berpétt Guiriéss, enn Eutru S. Miquéle Arhêle, enn Eutru S. Iéhan er Badéour, enn Abostolétt Santéle Pairr ha Paule, ag enn oll Seentt, de bédein enn Eutru-Doué aveid on.

Misereatur nostri omnipotens Deus, & dimissis peccatis nostris perducat nos ad vitam æternam. Amen.

Indulgentiam, absolutionem & remissionem peccatorum nostrorum tribuat nobis omnipotens et misericors Dominus. Amen.

*Um lacamb édan proteƈtion er Huiriéfs, um recommandamp d'enn Ælé ha d'er Seenit.*

GUiriéfs-Vari, Mam de Zoué, ni a um rejeouiffe ag er graiffeu particuliére é ouéfs bed ar enn Douar, hag er gloére à recehuéd ér Baraouifs. Ni a um laca édan hou proteƈtion; pédéd enn Eutru-Doué aveid omp, é fpéciale énn ére à honn marhuë.

Ælé urufs ni a um joénnte guenoh ér meflationneu continuéle a rétt de Zoué, préfantéd honn intantion-vatt tehou. Ha hui hunn Ælett-Gardien, dihueennét-ni doh enn anemiféd à hunn Salvédiguiah; groueitt-temp quer matt compagnoneah énn nofs hag énn dé, ma eellehaimp é ftatt vad achiuein honn buhé.

Sant Iéhann er Badéour, S Jojêp, Sant Pierre ha Sant Paule, Sant *N.* Patrom er Baréfs, Seend à béré é tougamb enn annhuë, ha hui oll, Seentt ha Santefétt, pédéd enn Eutru Doué aveid omp ma vehaimp abrefte énn hou compagnoneah.

## LITANIEU

*Er Huiriéfs-Vari.*

Eutru-Doué, hou-pé truhé doh eemp.
R/. Eutru-Doué, hou-pé truhé doh eemp.
TadEternéle, hou-pé truhé doh eemp.
R/. Tad Eternéle, hou-pé truhé.
Map te Zoué, hou-pé truhé.
R/. Map te Zoué, hou-pé truhé.
Spérétt-Santéle, hou-pé truhé.
R/. Spérétt-Santéle, hou-pé truhé.
Drindéd adorable, unn Doué hemp quin, hou-pé truhé doh eemp.
R/. Drindéd adorable, &c. hou-pé.
Jésufs-Chrouift, Salvér-er-Bétt, chéléuétt honn-pédenneu.
R/. Jésufs-Chrouift, Salvér, &c.
Jésufs-Chrouift, Salvér er Bétt, recehuétt honn pédenneu.
R/. Jésufs-Chrouift, &c.
Santéfs Mari, pédétt Doué aveid omp.
R/. Santéfs Mari, pédétt Doué, &c.
Gùir Vam de Zoué, pédétt.

Mam d'onn Hrouéour,
Mam d'onn Salvér,
Mam à visséricorde,
Mam à bureté,
Guiriésſ parfaitt,
Guiriésſ puiſſantt,
Guiriésſ fidelle,
Mirouére à juſtice,
Cadoaire à ſageſſe,
Laiſtre à inour,
Laiſtre à zévotion,
Roſeenn myſtériuſs,
Tour David,
Trone olifanntt,
Ti aleurétt,
Arche-à-Alliance,
Dorr er Baraouiſs,
Stéreenn enn dé,
Stéreenn er mor,
Secour er Grechénion,
Avocadéſs enn dutt devott,
Refuge er béherion,
Conſolation enn dud affligétt,
Soulagemand enn dutt clan,
Rouannéſs enn Ælé,
Rouannéſs er Patriarchétt,

Pédétt Doué aveid omp.

Pédétt Doué aveid omp.

Rouannéſs er Profétét, Pédétt.
Rouannéſs enn Aboſtolétt,
Rouannéſs er Vartirétt,
Rouannéſs er Huiriéſétt,
Rouannéſs er Seentt ha Santéſétt,

Ouéne Divinn, péhani, &c. *pag.* 116.
Enn Angelus *pag.* 133. *(Mar carrér).*

*Ramb ama publiquemand ur mèrche ag er garanté a zougamb d'onn Neſſan, énn ur bédein aveid er-ré Vihuë ag aveid er-ré-Varhuë. Ni a larou enta ur* Bater *hag unn* Ave Maria *aveid en-neimb enn devehai groueitt pé a garehai gobér unn drouc bénac teemp; aveid perſévérance enn dutt dévott, aveitt converſion er bèherion; aveitt ſoulagemand enn dutt clan; aveitt conſolation enn dutt affligétt; aveitt honn hérentt ha honn amiétt; aveitt er hétan ag er Gompagnoneah hag ag er Baréſs a vou galhuétt de Jugemand enn Eutru Doué; aveid er-ré oll ma homb obligétt de bédein; é particuliér aveid enn Eutru Eſſcop.*

Pater noſter, &c.
℟. Panem noſtrum, &c.
Ave, Maria, &c.
℟. Sancta Maria, &c.

De profundis *aveid enn Ineanneu a zou ér Purgatoire*, page 135.

## MÉDITATION

Eid enn oll dïeu ag er Suhunn.

*D'er Grechénion devott de Baſſion Hur-Salvér é préſantér aveid méditation arouah, er* Sul.

HUr-Salvér Jéſuſs-Chrouiſt vaganned ér Jardrin à Olivéd é huiſein béd er Goaid aveid omp.

*Reflexion ar guemencé.*

Deemp ni vehai boutt affligétt ha merhuel guett glahar honn boud offancétt Doué.

*D'er Grechénion devott de Baſſion Hur-Salvér é préſantér aveitt méditation arouah, el* Lunn.

HUr-Salvér Jéſuſs-Chrouiſt trahiſſétt gued Judaſs, quemerétt dré er Juivéd, ariéd ha ſleigétt ag er Jardrin à Olivéd bétt er guér à Jéruſalem.

*Reflexion ar guemencé.*

Lieſſéd à Judaſſéd a um gaff ouah émeſque er Grechénion, péré a drahiſs Jéſuſs-Chrouiſt bétt même er Sacremand ag enn Autair.

*D'er Grechénion devott, &c.* er Mairh.

HUr-Salvér Jésufs-Chrouist goal draitét durand enn nofs é ti Anne ha Caïfe.

*Reflexion ar guemencé.*

Er péhour a laca ouah enn Eutru-Doué hag é Ourhiaimenneu édan enn treitt.

*D'er Grechénion devott, &c.* er Mairhair.

HUr-Salvér Jésufs-Chrouist dispennéd à dauleu foait ha couronnétt guett ur gouronn spernn.

*Reflexion ar guemencé.*

Terripléd ur breféle a rantou Jésufs-Chrouist énn é Jugemand d'er-ré n'ou devou qué profitéd ag en tourmanteu enn-désf andurèd aveid ai!

*D'er Grechénion devott, &c.* er Rieu.

HUr-Salvér Jésufs-Chrouistt couéhéd édan é Grouéfs é creifs er guér à Jérufsalem.

*Reflexion ar guemencé.*

Ponéréd é béd honn péhédeu de Jésufs.

*D'er Grechénion devott, &c.* er Guinérr.

HUr-Salvér Jéfufs-Crouist crucefiéd étré deu laire; hag abreuvétt guett veistre ha gùinaigre.

*Reflexion ar guemencé.*

O Justice enn Tad-Eternéle! O malice er péhêt! O Caranté Jesuss, brasséd oh-hui!

*D'er Gréchenion devot, &c. er Sadornn.*

HUr-Salvér J. C. marhuéd ér Groés, hag é gosté diguorétt gued ul lance.

*Reflexion ar guemencé.*

Calon Jésuss gouait gleu aveid omb: calon Jésuss ru pouah à garanté doh eemp, taiéd er sclassé à honn halonn.

## *MÉLATIONNEU.*

MEslét revédou, à jaméss de verhuiquin, enn Drindéd adorable, unn Doué é tri Person, enn Tad, er Map, hág er Spérétt-Santéle. ℟. Amen.

Meslétt revédou Jésuss-Chrouistt, gùir Doué ha gùir Dein, Doué à oll viscoah é calon enn Tad-Eternéle, hag enn-déss um roueitt Deinn aveid-omb étré digosté er Huiriéss-Vari. ℟. Amen.

Meslét revédou Jésuss Honn-Salvér ér Sacremand adorable ag enn Autair. Amen.

Jésuss perpéd ém halon; Jésuss perpéd ém sperett; Jésuss perpéd ém guéneu.

Jésuss, Jésuss, Jésuss.......... Jésuss, hou-pé truhé doh eemp.

*Aman é voquér d'enn douar, pé é souplér ifele.*



# CANTIQUEU

*PÉ*

## CANNENNEU SPIRITUÉLE,

### Ar Bassion Hur-Salvér.

*Er* Vexilla Regis : *Ar er même ton m'er hannér ènn Ilis.*

ANsaigneu hur Roué zou ar-vésf,
Splannein a ra mistére er Groésf;
Doh péhani enn-désf marhuétt
Map-Doué aveitt rançon er bèd.

Ul lance a doullasf è gosté
Ér Groésf, hac è Galon éhué,
Nezé è squillasf deure ha goaitt
Aveit hon golhein à behaitt.

Arrihuë er profetï santél,
A larasf David, Roué fidél,
É vezé deid er Roué a beah
Dré er Groésf ènn é ranteleah.

O Guéenn caire ha précius,
Ruëtt guett Goaid honn Roué Jésusf;
Hou tignité a zou ihuél,
Pé douchétt mampreu quer santéle,

O Croéſs uruſs, enn-déſs douguét
Ar hou tivréh rançon er Bétt;
Dré oh éma bétt ravagétt
Enn lhuernn hag é Dirantétt.

O Croéſs! m'ou ſalut à galon
Enn amzér ag er Baſſion;
Reit t'er-ré vatt mui a braſſeu,
D'er real pardon à ou fauteu.

O Drindét, revehaitt meſſétt
Dréſs quementra zou oll ér-bétt;
Demb oll zou prenétt dré er Groéſs,
Reid er joy a ou Paradoéſs.

---

## CANTIQUE.

*Ar er méme ton.*

PEhour barbar, Croaidur ingratt,
Cauſs-outt de Varhuë Jeſuſs he datt,
Multrér horrible dré he béhétt,
Cauſs outt de Varhuë Salvér er-bétt.

O dein indigne, ô torfaittour,
Dein dinatur, ſéle te labour,
Doh ur potance ſéle te Jéſuſs;
Ché-ean énn ur ſtatt truhéus!

Péhour, eell er ſclaſſe é houſs yieinn;
Té zou quer caléd eel ur mein,
Mena ſantéſs énn é calon
Chiff é chongeal ér Baſſion.

Contample erhad é dourmaoteu;
Considére é oll goulieu;
Séle pénaufs é tivér é ouétt,
Peo-d'er-beon d'er Groéfs beniguétt.

Séle, péhour cri, é gorff hachétt,
Séle é beon gued enn drein trezétt:
Séle é zournn, séle é zeu droaitt
Guet tacheu doh er Groéfs ftaguett.

Séle, malhurufs, é face facrétt,
Séle pénaufs éma diflihuétt;
Séle é galon diguor éhué,
Ché enn-défs groeitt he fal vuhé.

Menn deulegatt, ouilétt, ouilétt,
Hui, me halon, deuhantérett:
Marhuë-é me Zad, marhuë-é me Roué
Marhuë-é Jéfufs, marhuë-é menn Doué

O madeleah à me Jéfufs,
Merhuel aveit Map-dein cablufs!
Honéh-é guett güirionné,
Ah! honéh-é ur garanté!

Gurunn, feaih, difmante er péhour;
Ean-é er bourréhuë, ean-é enn traitour;
Pé hui doar, unn um zigorétt
Édan é dreitt, quena change quétt.

Non, non, gurun, feaih, n'er fcoeit quet
Hui, douar, éhué er fupportétt;
M'er guéle ar beenneu é zeulio,
Fachét doh é vuhé indign.

# CANTIQUE

**Ar ton mélodiuſs :** *Terripled unn dra é guêlett !*

ARreſte, arreſte, péhour barbar,
Tro doh er Manné à Galvar,
Aveitt contamplein enn torfæt
Enn-déſs groeit ino te béhétt.

Tè huélou inou ur potance,
Ur gouronn à ſpernn, hac ul lance,
Facheu braſs, eaihuſs, beec-luemmétt,
Te hrimeu enn-déſs int forgétt.

Te béhedeu, dein maluruſs,
Enn-déſs formét d'onn Roué Jéſuſs
Er hoaitt méhuſs-cé aveitt Tronne,
Hac er ſpernn-bond aveid Couronn.

Séle-ean ar er Groéſs aſteennétt,
Pep mambre doh é Gorff diſcloſſétt,
É ouaid, aval doh plomenneu,
É ridég ag é oulieu.

Ah, touïour! ah vangeanciuſs!
Séle petra a réſs de Jéſuſs;
Did é laran, péhour barbar,
Té-é er bourréhué à Galvar.

Er Gouronn-zé, mairh libertin,
Te horolleu hi harg à zrein;

Té-é hi hanfonſſe ènn é benn
Dré he bloére bédig er vélenn.

Té, goual-gonzeréſs, goual-goozér....
Goab aveitt bocenn ha breſél,
Te déad a ſeervige bamdé
De foaitt, d'enn diſpeenn à-néhué.

Té-é, ivragnér ahurtétt,
Té-é, uſurér miliguétr,
Té-é a dache enn-eu zourna-zé
Doh er Groéſs hag eon-eu droaitt-cé.

Goal-gonzér, touïour, colérus,
Uſurér, ivraign, gloriuſs ;
Péhoréſétt ha péherion,
De Jéſuſs é-hoh multrerion.

Quel liéſs péhétt él e rett,
Ervé m'en déſs ſant Paul ſcribuét,
Hui er hrucifi à retornn,
Crime horrible, ſacrilége énorme !

Pé droug a eellétt-hui larétt
Enn-déſs Jéſuſs biſcoah teoh grouétt ?
É garanté doh coh hemp par
A deen ar nehou hou comnar.

Ah ! berman aſſaiéd, à-houél,
Profitein ag enn taule coutél,
Dré bébani é ouéſs tennétt
El lom débuéban ag é Ouétt.

Enn ou, hou pisiétt trampétt-matt,
Frotètt guetou hou teulegatt;
Er Gouaitt-cé a rey deoh cavétt
Anfin, eell Longin, er guélètt.

Pou pou récéhuéd er sclèrdér,
Hou Calon étré deu hantér,
Hemp cesse hui a griou nezé:
Pardon, pardon, pardon, menn Doué.



CANTIQUE.

*CANVEU D'ER HUIRIÉSS,*

PÉ

STABAT MATER : *Ar er même ton.*

TOste d'er Groéss ma ouai tachétt
Jesuss, Hur-Salvér béniguétt,
E-ouai er Huiriéss glaharett.

Mari a huêle, eid er péhétt,
Jesuss a dauleu dispeennet,
Hag é benn guett drein gurunétt.

Peh ur glean ouai béd enn anquin
A drezass ur galon quen dignn,
A bé varhuass hi Map divinn!

Marhuë Jesuss hag i Bassion
A zeuhanterass hi halon,
Er-vé proféti Siméon.

Meeo é-vou cavéd ar eño douar
Enn dein dinatur ha barbar
Hi hootamplehai hemp glahar!

Rouannéſs enn oll Guiriéſétt,
Noplan mairh a zou-bètt cavétt,
Martir dréſs eno oll Vartirétt!

Ahanah, Mam carantéuſs,
E-ma deid er Gouaitt préciuſs
Eno déſs eid omp ſquillétt Jeſuſs.

Goulennét, hui zou oll-buiſſant,
Er graiſs ma ſantehaimp tourmantt
Goulieu hou Mab iooçantt.

Reitt-teemp ouilein erhatt bamdé
Honn péhedeu, hur fal vuhé,
Enn-déſs crucéfiétt hunn Dooé.

Groaitt-teemp cavein, Mam-a-druhé,
A bunn bou rantétt hunn Iné,
Secour é jugemanteu Doué, Amen.





## CANTIQUE.

### Enn Acteu ag er Guemunion.

*Quennd er Guemunion.*

CHairamb oll honn Chapeleteu,
Mal brass-é gobér enn Acteu
Quentt ha goudé er Guemunion
Ha grouamb-ind à greiss er galon.

*Acte a Fé.*

Mé grétt ferme hemp doutance er-bétt,
É-han de receu énn effêtt
Corff, Gouaid hag Inean me Salvér,
Ér Sacremand ag enn Autér.

*Acte à Humilité.*

Maiss, allass, ô menn Doué! pihuë-on
Aveitt ma tehaih ém halon!
Enn oll Seentt, ha même en Ælé
A greine dirac hou Majesté.

*Acte à Contrition.*

Guett qué vrass, ha gontrition,
Mé ouleenn deguenoh pardon;
Ha mé bromette unn um virétt
Dré hou creffe doh pep sortt péhétt.

*Acte à Espérance.*

Penn dé néaiteitt me honsciance,
Mé dosteye deoh guétt confiance,
Neerh, secour, yéhaitt ha sclérdérr,
Neellan peelloh hou tiovérr.

*Acte à Zefir.*

O péh ur fehéd em-éſs-mé
D'ou receu, mameen a vuhé!
Jaméſs carhuë n'en déſs houantt quer braſs
De gavéd er feteinnieu glaſs.

*Acte à Garanté.*

Deit, Jeſuſs, deitt, me haranté;
Deitt, me oll joy; deitt, mem buhé;
Deitt, menn Doué é creiſs me halon,
Na vou hui ha mé meid uoon.

*Pédenn d'er Huiriéſs, d'en Ælé ha d'er Seenti.*

Guiriéſs-Vari, Tréforeréſs
A oll greſſeu er Baradoéſs,
M Æle-Gardien, me San Patron,
Secourétt mé ém hemunion.
Ha hui Ælé, Seenntt, Santézétt,
Hou ç'intercession impleett
Eid on dirag en Eutru-Doué
Eon ére cairan à mem buhé.

*Larein oah enn Acte a Garanté.*

Deitt Jeſuſs, deitt me haranté,
Deitt me oll joy; deitt, menn buhé,
Deitt menn Doué, é creiſs me halon,
Na vou hui ha mé meid uoon.



## ACTEU

## *GOUDÉ ER GUEMUNION.*

COmſs, me zeatt, ſoulage me halon:
Neell mui cuh hé dévotion:
Canne ennta buan mad enn Acteu,
Goudé ma verr-béd é receu.

*Acte à Admiration.*

Menn é honn mé! Menn é hoh-hui!
Mé énn Néan, hui énn ur hardi!
Quiréd enn-déſs deoh-hui couſtétt
Hou Caranté, Salvér er bétt!

*Acte à Adoration.*

M'ou ç'adore, Jeſuſs me Salvér;
Mé um gonſacre toutt t'ou clouére;
Hirihuë, ha quehenntt ma vihuein,
Hou ſervigein umble a fal dein.

M'ou ç'anau aveitt me Hrouéerr,
Aveitt mem Bugul, ha Maguerr,
Aveitt me Meſtre, aveitt me Zatt,
Me recompanſe, ha me oll-vatt.

*Acte à Garanté.*

Me halon bétt perma ſclaſſètt,
A zou à-la-fin ambrazétt,
Jeſus, fournaiſe à garanté,
M'ou carou durant mem buhé

*Acte à Drugairé.*

M'ou trugaiéca....Maiſs allaſs!
Aveitt unn donézon quer braſs,

Inzelétt vou me oll chongeu
Ha diſterétt vou me honzeu.

[ Stérétt,

Nean, Douar, Mor, Gué, Hiaule, Loar,
Ha quementra zou oll ér bétt,
Trugairecait Jeſuſs eid on,
Que n'eon doon capable me huénon.

Mélodi, gloére, ha léhuiné
Deoh-hui Jeſuſs, é lein enn Né;
Beaih meſlett, Jeſuſs me Salvérr,
Ér Sacremaod ag enn Autérr.

*Aſte à Oulenn.*

Jeſuſs, gùir Roué à me halon,
Reitt-tein hou penediction;
Selétt-mé guett hou ç'oll druhé,
Ha ſoulagétt me feuranté.

Dréſs petra reitt-tein, ô menn Doué,
Fé, Eſſpérance, ha Garanté,
Hag éhué enn oll Vertuyeu
Zou eineip t'enn oll pehédeu.

Ma ſeahein dré humilité
Enn Orgueill, ag er Vanité,
Enn Avarice dré charité,
Dré Burtaid ell Lubricité.

Dré Damperance er Gourmandie,
Ha dré Garanté enn Anvie,
Dré Batiantaid er Facheriſſe,
Hag er Paiſeſſe dré Vaillantiſſe.

*Aćte à Ouleen eid enn Neſſan.*

Carguéd à hou creſſeu braſſan,
M'ou pétt, Menn Doué, eitt me Neſſan,
Quérentt, amiſion, amiétt,
E-ſpéciel me anemiſétt.

M'ou ſupli avid er-ré varhuë
Dalhéd é creiſs tourmanteu-garhuë
Er Purgatoire, forh ingorto
A voud afin gaffét d'ou bro.

Hui à gléhou me fedenneu,
Ruétt mé-ma menn geuneu
Ér Vameenn à Ouaitt préciuſs
Enn-déſs eitt omp ſquillétt Jéſuſs.

*Aćte à Drugairé d'er Huiriéſs, d'en Ælétt, ha d'er Seentt.*

Guiriéſs-Vari Tréforeréſs
A oll greſſeu er Baradoéſs,
M'Æle-Gardien, me San Patron,
M'ou trugairéca à Galon.

Ha hui Æle, Seentt, Santéſett,
Hou ç'interceſſion continuétt
Eitt omp dirag en Eutru Doué,
Uruſs oh, nunn ancouéhétt quét.

*Concluſion.*

Berréd é cavan enn amzérr
E compagnoneah me Salvérr!
Penn-dé quenn douce er recehuein,
[illegible]etra vou énn Neann p'et guëlein!

Hiréd é cavan enn amzérr,
Na huélan Jesúss me Salvérr,
Quer caire dré zeulegad er Fé,
Mile gùeh cairoh é ieine en Né!

## CANTIQUE A REJEOUISSANCE
*goudé er Guemunion. Ar enn ton ag enn Ilíss :* AD CŒNAM AGNI PROVIDI.

UM rejouissamb, Bugalé,
Recehuéd onn-éss honn Doué,
Recehuéd onn-éss honn Salvérr
Er Sacremand ag enn Auterr.

Pihuë enn devé, lart-in, menn Doué,
Enn em bé béd er bonur-zé
D'em boutt hou loged ém halon!
Braffed un inour aveitt on!

Pé venn béd ur Roué, ur Rouannéss,
Pé venn béd ur Sand, ur Santéss,
N'ou pé qué fur groueitt davantage
Na né vé bétt guell me fartage.

Petra ennta à ouleennétt
Aveitt hou poutt me visitétt!
Em halon é veennétt chomein
Aveitt de jamess m'ou carein.

Pé ouleenneaih eitt payemantt
Esspritt, Noblance, Eure pé Argante,

Avell ne méſs quéd énn treu-zé
N'eelheenn quet payein menn delé.

Enn treu-zé né ouleennétt quétt,
Hui ou ſéle ell douar, ha moguétt;
Né oüleennéd, ô m'enn Doué,
Meitt me halon, meitt caranté.

Mé ell ennta hou coutantein,
Ha guett hou creſſeu hou payein,
Rac ne vern qué péh quer peure-on;
Me méſs caranté, ha calon.

Pena vehainn meſtre a nehai,
Pé vai rétt gortoſs tregont vlai,
Avel ne méſs quéd enn ouaitt-cé
N'écllainn quett hou rein deoh éhué.

Maiſs ell n'apparchantt de zein
M'eell ou rein d'enneimb a garein,
Ha né vernn qué péh guer youang on
M'ou ra deoh, m'eutru guirion.

Adin d'er béd ha d'é joyeu,
Adiu d'é oll plijeadurieu;
N'em bou na joé na léhuené
Nameid énn ou ſervige, menn Doué.

Enn Diauléd en-déſs me zrompétt,
Hac enn hou laceu angagétt;
Hanaouein aran ou fineſſe;
Mé vou d'em Doué aveitt jameſſe.

Heliéd em-bouai, eell *ann* dal,
Er goual example ag enn dutt fal:
Maifs pe ouéfs reitt tein et güelétt,
M'ou ç'helıou, Salvér-er-bétt.

Luffquennéd on-bétt ér péhétt,
Ha commance a-reeno de gouffquétt;
Marhuétt venn énn hou malurufs,
Quena vé-z'oh-hui, me Jefufs.

Pe ouéfs m'en dihunétt, menn Doué,
Pé véennétt falvein me Iné,
Mé guemér er réfolution
Devoutt teoh à greifs me halon.

Adiu ouah d'er faufs joyeu,
D'er fal divertiffemanteu;
Adiu d'er hic, d'er péhétt,
Adiu aveitt jaméfs d'er bétt.

Me renonci d'er goual songeu;
D'er goual gomfs, ha touiadeelleeu:
Me drouhehai me zeatt quenntoh,
Ha mi rai de zaibrein d'er moh.

Mé von douce, mé vou patiantt,
Mé vou umble ag obéiffantt;
Güell vai dein tennein me lagatt
Eitt fellein a-dréfs Map pé Tatt.

N'em bou na dreffpétt na colér
Doh hoairefétt, na doh berdér;

Pep domage quenntoh a souffrin
Aveitt doh nétra colérin.

Me ra unn antier renonci
D'er hrolleu ha d'er sal houari,
Ha d'er goual gompagnoneaheu
Zou causs d'heleih à béhédeu.

Lézeenn Doué, hani enn ilisſ
A-zou enn heentt t'er Baraouisſ:
M'ou gouarnou guett fidélité
Dré er secour à greſſeu Doué.

Reitt-tein er greſſe, ô menn Doué,
De vihuein énn ou caranté;
Er fin reitt-tein ur marhuë urusſ;
Ha hou Paradoësſ, me Jésusſ.

*FIN.*

